# LIVRIC-DOURNE

ER

# ROSÆR BIHUE,

LAQUEIT É BRETON

DRÉ UR PERSON A ESCOPTI GUÉNÈD.



O MARIE ! CONCEUET HEMB PEHED, PEDET AVEIT OMB.

É GUÉNÈD,

É ty J.-M. GALLES, imprimour en Eutru Escob.

1836.

# FÆÇON

## DE GLEUET EN OVEREN,

### ÉN UR CHONGÉAL É MARHUE HAG É PASSION

### JÉSUS-CHROUIST HUR SALVÉR,

*Hag e zou forh profitable, dré ma ra d'emb hanaouet el loustrie ag er péhed, ha ma ra d'er gontrition dichenne én hur halon.*

---

(Er Bélèg hum zispose de monnet doh en antær.)

*Jésus ér Jardrin Olivet.*

*Jésus.* Me inean e zou triste bet er marhue ; er goéd e rid a riolennad ha guet quement a hère a me mampreu, men dé arrouset ol en doar ; er rustonie ag en tourmanteu e zou preparet eit on, hag hou péhedeu hui-memb, e ra d'eign couéh én agonie.

*En inean fidel.* Mé-é, me Salvér, mé-é en dén cablus ha criminel : mé-é e zelie souffrein : nen dé quet hui-é, ô Jésus ! péhani e zou innoçant hag er santellan memb e zou bet biscoah ar en doar. Ah ! m'hou suplie, beah misericordius ém hevér ha durant er vuhé, hag én éternité.

D'ER GONFITEOR.

*Jésus couêhet ar é face d'en doar.*

*Jésus.* M'hum gargue ag hou péhedeu ; me venne douguein ol er bouis a nehai, hag andure ol er boén e véritant ; me scuillou ol men goêd aveit gobér satisfaction eit hai.

*En inean fidel.* Ia, men Doué, avouéein e ran é on cablus, ha cablus bras ; a men goal, ha dré me faute-é hemp quin e mès péhet. Me garehé ahoel merhuel guet anquin ha glahar em bout offancet un Doué infinimant mad.

(Er Bélèg e ya doh en autær.)

*Jésus trahisset dré Judas.*

*Jésus.* Guet péh intantion é ta amen en Apostol malhurus-cé ? Caër e mès rein dehou en hanhue tinær a ami, eit el laquat de hanàuouet é faute, ne ra caz erbet a me honzeu : goudé é béhed, tourmantet dré er rebraicheu ag é gouciance, ean hum grougue dré zesespoér.

*En inean fidel.* O men Doué ! me mès péhet, ha de béh malheur ne gonduie er sacrilége hag en désespoér ! n'em behé-mé bet er malheur de vout haval doh en traitour Judas, é communiein é goal-stad ? Ah ! durant ma vihuein, é houlennein pardon guet-n-oh a guement-cé.

(Er Bélèg e ya d'en tu ag en abostol.)

*Jésus garrottet.*

*Jésus.* Men garrottein e rér èl pe vehenne ur

hriminel ; péh droug e mès-mé groeit enta ? hag en devout e rehé m'anemiset er bouvoér-zé, pe n'er rehenne quet mé-memb dehai ? E tan guet dihue gonze ag ou zurul a blad d'en doar, eit discoein dehai péh quer bras-é me fuissance.

*En inean fidel.* O me Salvér ! torret el liameu dré béré é talhan hoah doh vanitéeu er bed-men ha doh-eign mé-memb. Groeit ma vein attàu quer juste ha quer sterd joéntet doh-oh dré el liameu douce ag er garanté, ma vein durant mem buhé hemb hum separein doh-oh.

D'EN INTROÏT.

*Jésus goleit a scoppe.*

*Jésus.* Cuhein e rér men deulegad : me scoein e rér é creis er face én ur laret d'eign : devine pihue en dès ha scoeit ? Jottadeu e receuan a bep tu ; me face e zou ol goleit a scoppe.

*En inean fidel.* O douce Jésus ! me ra d'oh amand inourable eit en ol affronteu e receuet ; hag a vremen, eit quêrhet ar hou paseu, me sellou èl ur veritable bonheur eit on bout ancoéheit, humiliet hag outraget.

D'ER KYRIE ELEÏSON.

*Jésus reniet dré Sant Pierre.*

*Jésus.* Pierre, er hetan a me Apostolèd, goudé en devout touïet é vehé bet fidel d'eign, en dès me reniet dré dair güéh ; ean e douie penaus nen dé quet a men disciplèd, ha penaus n'em hanàu quet ; mæs én ur momand, ean e hanàu é faute, ha m'er pardonne.

*En inean fidel.* O men Doué ! ne gredein quet laret d'oh n'hou ç'abandonnein jamæs, ha mar arrihuehé ur malheur èl-cé guet-n-eign, me zistroéehé bean doh-oh ; accordet er græce d'eign n'hum separein jamæs doh-oh.

D'EN ABOSTOL.

*Jésus é ty Pilat.*

*Jésus.* Presantet dirac Pilat hag accuset, me hoarne er silance, ha ne glasquan ræson erbet eit hum gaërrad ; me venne souffrein tout eit oh, péherion.

*En inean fidel.* Me Salvér, hui zou er vadeleah memb, disquet-mé d'hou cârein ha de gârein me néssan èl on me hunan.

D'EN AVIEL.

*Jésus é ty Hérod.*

*Jésus.* Pilat, èl ne gavé nitra criminel én-an, me hasse de Hérod eit bout juget ; men disprisein e rér ; Hérod e ra laquat ur vantel ar me haign, eit gobér goap a hanan, ha laret e rér é on ur fol.

*En inean fidel.* Ia, men Doué ! furnés er bedmen e zou ur véritable folleah ; me renonce dehi ; reit d'eign er furnés véritable : hi-é e zesiran, a cel-fin m'hum gonduyein én ur fæçon agréable d'oh bamdé. D'ER GREDO.

*Barrabas en dès er bréférance ar Jésus.*

*Jésus.* Pilat em homparageas doh Barrabas ; ean

e oulennas guet er boble péhani ag en eu e venné délivrein ; er boble e oulenne Barrabas. Petra e rein-mé a Jésus ? Laqueit-eau d'er marhue, crucefiet-ean, e rescondas er boble Juif.

*En inean fidel.* O me Jésus ! guet a huéh e mès-mé groeit er memb tra ! Quel liès guéh ma mès péhet, e mès reit d'er bed, d'em fal inclination, d'en diaul er bréférance ar Jésus. Pardonnet d'eign ; jamæs ne rein mui quement aral, jamæs nitra nen devou ém halon er bréférance ar-n-oh.

A PE ZISOLÉR ER HALICE.

*Jésus flagellet.*

*Jésus.* Pilat e gommande ma vein flagellet, me honduyein e rér quentéh d'ul léh e oé destinet eit quement-cé ; men diusquein e rér, me staguein e rér sterd doh ur pilér, ha nezé er vourreàuïon e ziscargue ar-n-an ol ou rage hag ou holér. Ne gleuér meit er honzeu-men a bep tu : scoeit, scoeit hoah. Me horv nen dé mui meit ur gouli. Chetui hag e zou bet ret d'eign andure aveit gobér satisfaction eit hou péhedeu infàme, eit hou tivodestis scandalus, eit hou plijadurieu méhus : ne renonciehet-hui dehai ?

*En inean fidel.* Penaus, me Salvér, ne varhuan-mé guet anquin d'hou cuélet traitet èl-çé ? Naren jamæs, én amzér de zonnet, ne glasquein mui coutantein er horv-men a zoar, m'er hastiou dré er benigen bamdé.

### D'ER PREFACE.

*Jésus couronnet a spern.*

*Jésus.* Me zou Roué er rouanné, ha me zraitein e rér èl ur roué a dragedie. Men diusquein e rér guet hère a retourne : laret vehé é on bet goleit guet ur vantel a hoêd ; turul e rér ar men discoai ur vantel scarlat uset ha ronguet ; plantein e rér dôn ha guet tauleu cruel ém fèn ur gouronne a zrein spern ; laquat e rér ém dourne ur gorzen eit bah royal ; azéet ar un trône disinourable, donnet e rér d'em saludein eit gobér goap a hanan.

*En inean fidel.* O men Doué ! hui zou ur Roué lén a zoustér ; m'hum ra d'oh eit mad hag eit jamæs ; me venne ma vou hui hou ç'hunan e vou er mæstre hag er roué a me halon ; me renonce de vanitéeu er bed ha de ol plijadurieu er squêndeu naturel.

### D'ER MEMENTO.

*Jésus condannet d'er marhue.*

*Jésus.* Ér stad triste hag horrible-zé é on presantet d'er boble ; er boble e oulenne me marhue a voéh ihuél : Pilat e zisco de hai é on glan hag innoçant ; mæs er boble e grie crihuoh hoah hag e oulenne attàu ma vein crucefiet ; nezé Pilat e olhe é zeourne hag em lausque én ou discrétion.

*En inean fidel.* Me féhedeu-é e zou cause d'er santance cruel-zé ; mé-é en dès goulennet hou marhue quel liès gùéh ma mès hou ç'offancet. Par-

donnet d'eign, men Doué, ha groeit ahoel n'abusein quet ag hou mériteu infini.

### A PE SAUER EN HOSTIE HAG ER HALICE.

*Jésus sammet ag é groès.*

*Jésus.* Quentéh èl men dé bet prononcet er santance, é presantér d'eign ur groès; m'hé receu a galon vad, mæs liès é ma ret d'eign couéh idan er samme ponnér a nehi: er vourreàuïon, én ur rein d'eign ou malédiction, me scoa, me sàue arré; forcein e rér un estran d'em secour de zougue me hroès, a-cel-fin ma ellein arrihue bet el léh a me zourmant.

*En inean fidel.* Ouilamb amen ar hur péhedeu, ar hur hrimeu, hag ar er brontitud guet péhani é retournamb d'hur fallanté; considéramb er hroésieu, a béré é omb sammet, èl mercheu précius á garanté Doué dohemb, ha laramb : ni e garehé, ô men Doué! scuille hur goêd aveit oh, a pe hoès scuillet hui-memb hou ç'hani aveit omb.

### D'ER BATER.

*Jésus abreuet guet vistre ha gùinaigre.*

*Jésus.* Arrihue-on anfin é lein er manné ar béhani é telian achihue er sacrefice bras e mès d'hobér eit oh : péh ur méh em boé-mé bet a pe oen bet diusquet é nuah! Me souffrance ag en tu aral ne oé quet bet bihannoh; me hrohen e yé a dameu doh men dillad; ha reit oé d'eign d'ivet gùin ha vistre.

*En inean fidel.* O Jésus lén a viséricorde! a

greis me halon é ran d'oh er sacrefice a ol er péh e zou én-an; ne hoarnan, na ne reservan nitra ; m'hou pède d'em diusquein a bep desir de bligein hoah d'er bed; groeit ne chommou quet ém halon en disterran caranté doh en treu ag en doar.

D'ER GOMMUNION.

*Jésus tachet doh er groès.*

*Jésus.* Andure e ran ur gloès péhani ne ellér quet comprenein, a pe doullér me zreid ha men deourne guet tacheu hir.

*En inean fidel.* O me Salvér, en dès er garanté tachet èl-cé doh ur groès! a pen doh me mæstre ha me roué, me venne bout én hi staguet ehué guet-n-oh; me venne bihuein ha merhuel crucefiet guet-n-oh ar en doar, a-cel-fin ma ellein bout un dé eurus guet-n-oh én nean.

ABLERH ER GOMMUNION.

*Jésus sàuet ar er groès*

*Jésus.* Seuel e rér me hroès; men goulieu, péré e zou hoah fresque-bihue, e gresque, e ledanna, ha me souffranceu e zou hemb somme. Ah! perac n'ellet-hui léne er santimanteu a me halon doh men gùélet crucefiet itré deu lair! Consideret guet attantion : me bède eit m'anemiset, me hrata er baraouis d'el lair mad, me ra me Mam d'em Apostol càret, me ziscoa d'en dud e mès er brassan sehèd ag ou salvedigueah; me laqua m'inean itré deourne me Zad, hag, a pen dé achihue tout, me varhue dré garanté doh-oh.

*En inean fidel.* Mèn é on-mé! marhue-é Jésus, me Jésus e zou marhue: Jésus mab Doué, en hani e ra er vuhé e zou marhue ar ur groès; inou é ma marhue aveit on. Marhue-é me Jésus! hag é varhue e zou me labour mé-memb; me féhedeu-é en dès lamet guet ou er vuhé. Er rehir e feute, en heaul e sclipse, en doar e gréne. Ha ma! ingrat péhour ma on, ha me vehé calettoh eit er rehir? ma ne gassan er péhed, ha ma ne bellan doh-t-ou, é ma calon un diaul e mès. O men Doué! reit d'eign er græce de ouilein bet er marhue er péhedeu a mem buhé treménet.

*Jésus ér bé.*

Péh ur glan a hlahar aveit Marie, pe receuas itré hé divréh er horv sacret-cé, hag a pe huélas el laquat ér bé! Guet calz a ræson é ma hanhuet Rouannès er Vartyret.

*En inean fidel.* Consolamb er vam carantéus-cé; séhamb hé dareu, é arsàu a offancein hé mab; forbânamb er péhed ag hur haloneu, ha dihoallamb mad a reneuéein bamdé, èl m'hun nès groeit a guênt, er goulieu ag é bassion. Damb bermen d'el léh m'hur galhue en Eutru-Doué, ha n'ancoéhamb quet er reste ag en dé hun nès guélet Jésus é verhuel ar en autær-men, durant er sacrefice adorable ag en Overen, èl pe vehemb bet ar er halvar.

E hanhue en Tad, hag er Mab, hag er Spered Santel. Amen.

# LIVRIC-DOURNE
# ER ROSÆR BIHUE.

*Liéreu hun Tad Santel er Pab Gregoér XVI a zivout er Rosær bihue.*

## GREGOÉR XVI, PAB.

Bugalé a garanté, salud ha bénédiction apostolique.

É creis er glahar bras guet péhani é ma trézet hun inean dré en arben ag er malhurieu ag en amzér presant, ni hun nès cavet ur ræson vras a gonsolation én explication e za a rein d'emb hur mab câret *Aloysius Lambruschini*, Cardinal-Bélèg ag en Ilis Santel Rómén, a zivout ur pratique devot e za a vout sàuet a neué, principalemant én inour d'er Huérhiès glorius Varie, idan en hanhue a *Rosær Bihue*, dré hur merh câret *Marie Jaricot*, hag en dès déja, dré hou sourci ha labourieu, cresquet quement ér ranteleah a France. N'hun nès quet manquet a rein hur bennoh d'en Doué ol-buissant péhani, dré men dé er vamen a ol gonsolation hag en Tad a sclerdér, en dès

inspiret d'oh-hui ha de réral e chervige er Vam puissant-cé, er chonge santel d'hum impléein aquerh d'astenne ha de stréàuein partout hé inour santel, dré ur bellen quer bère ha quen æz de laret. A greis calon enta, eit ma hum stréauou gùel-ar-huel, ha pêl-oh-pêl, er pratique devot-cé, é tamb d'hou secour dré hun autorité, ha de zigueor d'oh én intantion-zé en trésorieu sacret ag en indulgeanceu, eit péré é adressamb d'oh el liér apostolique e gavehet joéntet doh honnen.

Continuet enta, mem bugalé a garanté, de laquat hou ç'ol nerh ha studie, dré er moyand ag er madeu spirituel-zé e dennamb guet quement a larganté ag en trésorieu a hræce en Eutru-Doué, eit stréàuein partout inour er Huérhiès santel, Mam de Zoué, accouraget ma oh dré er chonge-men lén a gonsolation hag a zoustér, penaus n'hun nès dangér erbet, na lam erbet de zougein, a pe vehemb goarnet ha conduyet dré-z-hi. El men dé hur brassan desir gùélet hou studie hag hun hani couronnet guet er gùellan chanche, ni e ra d'oh, guet caranté, hur bénédiction apostolique, èl ur goarant a brotection en Eutru-Doué, hag ur merche ag en tuemdér ag hur halon doh-oh ha doh ol erré e zou ér verdiah devot-cé.

Reit é Rome, é Sant-Pierre, en eil a huavrér mil-eih-cand-deu-ha-tregond, er blai quetan ag ur pabonie.

GREGOÉR XVI, Pab.

*Ar en adresse é ma scrihuet :*

D'hur bugalé a garanté *Jean-Françœs Betemps*, Chanoine ag en ilis a Lyon, ha *Benœd Marduel*, Viquél a ilis parræs Sant-Roch, é Paris.

---

## GREGOÉR XVI, PAB.

*El liér-men e zou eit ma vou dalhet chonge a nehi de virhuiquin.*

Reit hun nès hur bennoh de Zoné en ol gonsolation, a p'hun nès cleuet er péh en dès laret d'emb hur mab càret *Aloysius Lambruschini*, Cardinal-Bélèg ag en Ilis santel Romén, a zivout ur pratique santel e za devotion apert ha sontile mara fidel a laquat én ou chonge, idan en hanhue a *Rosœr bihue*, én inour d'er Huérhiès glorius Varie. Rac, ur gonfiance ferme hun nès a guement-men, guet secour Doué, unan ag en avantageu ag er pratique-men ne vou quet hemb quin contribuein, dré é æzemant memb, d'hobér laret liæssoh ur beden quer capable d'inourein santélemant Mam Doué é peb amzér hag é peb léh ; mæs èl ma ta d'en union ha d'en accord a guement a ineanneu, péré hé lare, rein dehi én ur certén fæçon un nerh neué, hi e sàuou agréaploh trema Doué, péhani, presset dré houlenneu accord é serviterion, hum lausque de vout touchet ha douguet de bardonnein. Rac-cé n'hun nès quet derénet a hoarnissein quentéh, guet hun autorité hac hun approbation a Bab, ur pratique

quen avantajus, hag ag hé affiein, én ur staguein Indulgeanceu d'oh-t-hi, dré ma ta chonge d'emb ag en avantageu bras en dès bet santet ol en Ilis catholique, a pen dès bet er boble fidel commancet en devout recour doh protection puissant er Huérhiès santel, én ur laret er chapeletteu institue én hé inour. Chetui perac, eit gloër un Doué ol-buissant, hac eit inour er Huérhiès glorius Varie, Mam de Zoué, dré en hanàuedigneah assuret hun nès, ag ol el ledandèd ag hur puissance, ni e accorde d'en ol fidélet, goassèd ha merhèd, péré hum ingage d'inourein er Huérhiès santel dré er pratique devot e hanhuér *Rosœr bihue*, er hetan dé gouil arlerh ma veint receuet ér verdiah, meit m'ou devou tosteit, guet ur galon glabaret ag ou fauteu ha guet en ol dispositioneu requis, d'er Sacremant a Benigen ha d'er Sacremant ag en Autœr, un indulgeance plénièr, péhani e vou guellet ehué gounit eit en incanneu ag er purgatoér. Davantage, open en indulgeanceu en dès bet er Pabet a Rome én hur raug staguet doh en devotion ag er Rosær, ni e accorde un indulgeance a gand dé sel gùéh ma larér d'er pamdé el loden ag er Rosær e zou merchet dré èr réglemanteu ag er pratique devot-cé; hag un indulgeance a seih vlai hac a seih deuhuguêndad d'erré hum acquittou ag er merchadcé d'en déieu sul ha gouil abad er blai, é contein memb er gouilieu é péré ne vér quet mui obliget d'assistein én overen, ha durant en eihvédeu a Nendelèc, a Basque, ag er Pantecouste, a houil

er Sacremant, a houil en Assomption, a Gannedigueah hag a Gonception er Huérhiès santel; d'en déieu solannel a Nendelèc, a guetan dé er blai, a houil er Rouanné, a Basque, ag en Asçansion, a houil er Sacremant, ag er Pantecouste, a sul en Drindet, hag a ol gouilieu er Huérhiès, memb erré izellan, de houil en Apostolèd Sant Pierre ha Sant Paùl, de houil en ol Sænt, ha d'en drivet sul a beb mis; ni e accorde dehai un indulgeance pléniér, e ellér gounit eit en ineanneu ag er purgatoér, meit m'ou devou laret a guênt bamdé, guet sourci ha devotion, ahoel durant ur mis, nameit hag ind ou devehé bet un ampêchemant légitime, el loden ag er Rosær e vou bet merchet dehai, ha ma tosteint d'en déieu gouil-zé e zamb a hanhuein, d'er Sacremant a Benigen ha d'er Sacremant ag en Autær, ha ma reint ur beden benac én un ilis. Ni e venne ma ouniou en indulgeanceu-men erré memb e vehé ampêchet dré un infirmité pé ur ræson légitime benac aral a zonnet d'en ilis, meit ma hum acquitteint ag un œvre benac aral a zevotion e rei dehai d'hobér é léh quement-cé ou hovézour revé é choége. Mæs durant ma ramb hur possible eit allumein davantage é caloneu en ol fidélèd er gred, er respet, er garanté hag en devotion é quevir er Huérhiès santel, ha ma assaiamb, én intantion-zé, cresquein hoah courage hé serviterion devotan, dré en nombre hag er vrastet ag en indulgeanceu e offramb dehai, ni ou solite ér memb amzér, hag e bouise ar nehai d'acquittein

guet sourci ol en deværieu aral a religion, a garanté hag a vertuyeu aral, a-cel-fin ma teint, é vihuein èl gùir grechénion, de vout càrettoh guet Mam santel hur Salvér, péhani e hrata é conduyou d'er vuhé éternel erré en devou laqueit ou sourci d'hé inourein. Dré guement-cé, hun intantioneu hag hun desirieu e receuou en effédeu eurus e espéramb, ha ni hum rejouissou d'hur bout digueoret d'er boble fidel ur vamen quer crihue a vénédiction hag a salvedigueah. Ni e antande ma chommou attàu el liér-men son mad hac effédus, ha vennein e ramb m'hé devou dalhmad effèd pèn-d'er-bèn, deustou d'en ol dispositioneu contrel e vehé queméret goudé, dré ma telie el liér-men goarne ha conservein hé nerh én ol amzér de zonnet.

Reit é Rome, é Sant-Pierre, idan hoalen er pesquour, er seih-ar-n'uguênt a vis guenvér 1832, er blai quetan ag hur pabonie.

(Groeit double.)

*Eit er Hardinal Albani,*

A. Picchioni, substitut.

# BERDIAH

## ER

# ROSÆR BIHUR.

*Commancemant ag en devotion-men.*

Ag er blaïeu quetan ag er grecheneah, é oé er mod laret lerh-oh-lerh ur certén nombre a uéhieu er *Bater* hag er *Gredo*; deuéhatoh é oé bet hum laqueit de laret ehué en *Ave Maria* ér fæçon-zé. Peb-unan, eit contein en nombre a huéhieu ma venné ou laret, en hum chervigé a hræn-main, pé a vercheu aral, péré en devoé havaledigueah doh hur chapeletteuni. Bout e zou bermen huéh cand vlai, a pe oé bet commancet laret er Rosær ér memb fæçon m'el larér hoah hinihue en dé. Sant Dominique, é huélet é oé en diouiegueah hag er manque a zevotion e oé cause d'er bihan a zougeance Doué, d'en hérésieu ha d'er fal gomportemanteu en devoé en dud ag é amzér, e instituas en devotion ag er Rosær, péhani en dès un avantage de accource mabdén de bedein Doué dré Jesus ha Marie, én ur zegasse chonge dehou ag er gùirio-

néeu quetan, hag ehué ag er vertuyeu principallan a grecheneah péré e gavér ér puemzec mystér a béré é ma composet. Sant Dominique e stréàuas partout er bratique devot-men, péhani e ra pedein hag e instruge assamble, ha dré-z-hi, ean e ras mui a vad eit ne oé bet groeit beta nezé dré er perdègueu hac instructioneu aral. Conze e rér a gand mil hérétique hag ag ur foul hemb nombre a béherion aral péré e hum gonvertissas én drebatcé, ha péré n'ou devoé de hout grad ag ou honversion nameit de brotection puissant Marie, guet péhani é vér sur a vout cheleuet attàu, a p'hé fedér a huir galon.

En Ilis e approuvas en devotion-men hag hé mêlas hilleih : er Pabet a Rome, doh hé galhuèin er rivlen ag er fé, hag en abrégé ag en Aviel, hé finhuiquas a baud a indulgeanceu. En hum formein e ras memb ur verdiah é péhani er verdér en hum ingagé de laret, peb-unan à nehai, ol ur Rosær peb suhun, hag ur Rosær aral open d'un dé merchet, ur uéh peb plai. Adal inou en hi dès hum stréàuet én eil broyeu goudé éguilé, hac é ma hoah inouret bras én Ilis catholique hinihue en dé.

Remerquet e zou bet penaus en devotion caërmen ne oé quet bet attàu pratiquet guet er memb gred deuéhatoh, rac men dé un dra naturel de vab-dén hum zioustein, allas! gùéhavé doh er péh e zou gùellan memb; mæs remerquet e zou bet ehué penaus, é dobérieu bras en Ilis, en

Eutru-Doué e venné, haval-é, hum chervigein attàu a nebi eit douguein er grechénion fidel de oulenne dré Jésus ha Marie er græceu necessær revé er circonstanceu dangerus é péré en hum gavènt, ha penaus, dalh-mad, er gred neué ou doé eit er Rosær, e denné ar en doar misericorde en Eutru-Doué, e vihanné trebilleu en Ilis hag e ré cavouet mui a græceu eit convertissein er béherion, eit secour erré glan én agonie, hag eit soulagein prontoh en ineanneu ag er purgatoér.

Ellein e rér hoah, haval-é, remerquein er memb tra hinihue en dé. Cavouet e rér é peb léh, én amzér-men, tud fariet, péré e guerhe ér mæz ag en hent ag ou salvedigueah; hilleih a dud e ive bamdé ér goupèn ampoésonnet a beb sort lézenneu faus. En Eutru-Doué e zou dishanàuet, Jésus-Chrouist blasphémet, é religion dispriset ha méhequeit dré ur foul a dud dal hag ingrat péré e refus er bonheur de béhani é falle d'er religion-zé ou seuel. Er youanquis, ol espérance en amzér de zonnet, e zou douguet é peb fæçon d'er gorruption ha d'er péhed; er bihan a zevotion hag en dissourciage eit en affær ag er salvedigueah, chetu er péh e huélér quasi guet en ol én amzér-men. Er fé e hoanna bamdé, hag er fallanté e gresque. Gùélet e ramb é tostat un amzér triste ha scontus eit salvedigueah en ineanneu. Er moyand bras ha puissant eit hum viret ag hum golle, eit hum laquat én abri doh en dangérieucé, péré e venace a dost, e zou goulenne secour guet Doué dré Jésus ha Marie, en devout recour

doh er beden, ha chongeal liès ér gùirionéeu principal ag er fé, péré, allas! ne gredér quet mui calz hinihue en dé. Ha ma, dré er Rosær-é, laret liès ha guet devotion a galon, é ellér cavouet ol en avantageu précius-cé.

D'er Rosær santel-é ehué é falle, haval-é, d'e-Eutru-Doué hun dougue ni-memb én amzérmen, a pe reneué én hur mesque er gred eit en devotion-zé én ur fæçon admirable, hag a pe inspire d'é Ilis er chonge d'hé rantein æssoh hoah d'hé bugalé, a-cel-fin m'ou devou ol recour d'oh-t-hi, ma elleint, dré en union general-zé a bedenneu, distannein é golér hag hum hoarantein doh en tauleu ag é vangeance, péré ne véritant, allas! meit rai. Gùélet e rér é arrihuan de gonze amen ag er *Rosær bihue*, péhani en dès commancet bout pratiquet quetan tout é Lyon, kér quen hanàuet ér grecheneah dré en nombre bras a Vartyrèd hi dès fournisset gùéharal, ha hoah quer remerquable hinihue en dé dré en devotion vras hag er fé bihue e zou inou. Ur verh distér, mæs gùir servitourès de Zoué, péhani a ziaguênt e oé bet inspiret déja de formein er *Verdiah aveit stréàuein er Fé*, en dès hoah receuet en inspiration guet Doué eit formein er *Rosær bihue*. Doh treid èn autærieu, ha tost d'en tabernacle, é péh léh en hi dougue hemb cesse hé halon hag hé fé bihue, eit pedein Doué d'en devout soign ag en Ilis é general én hé ol dobérieu, hag a nehi hi-memb é particuliér; inou-é, goudé hi devout hanàuet reih penaus nen dé

meit dré er recour hur bou doh Doué, dré Jésus ha Marie, é ellamb bout secouret én hun ol dobérieu; inou-é, e laran, é sante er verh santel-men en desir de reneuéein er gred eit en devotion ancién, caër ha nerhus ag er Rosær santel. Hi e chonge enta penaus doh hum laquat assamble puemzec a dud eit el laret bamdé, peb-unan én é barticuliér, ha doh hum garguein peb dé peb-unan ag ur merchad hag ag ur mystér durant ur mis, é vou laret bamdé ol er Rosær eit ol dobérieu en Ilis, ha quel-liès memb à huéh bamdé èl e vou a buemzégueu a dud joéntet assamble. Hi e chonge penaus er Rosær e za nezé de vout é gùirioné perpétuel, hag é vou guellet, ér fæçon-zé, palaforcein gùel en nean, parrat doh en drougueu presant, ha preparein ur honfort d'en ineanneu eit en déieu a valheur péré e dosta a bazeu bras. Hac èl ma ta ol nerh ur horv ag er pèn e ra buhé dehou, hi en hum sante douguet de laquat ér fin à beb merchad ul lusque spécial pé ur sàu a spered trema Doué eit tennein é vénédictioneu ar hun Tad Santel er Pab, carguet a gonduie en Ilis én amzér trebillus é péhani é vihuamb; hag, èl men dé hoah hé chonge donnan goarne ha stréàuein er fé, hi e garehé douguein erré e zou ér verdiah-men de rein un draïc benac ahoel peb plai eit ma vou cavet æssoh er moyand de laquat itré deourne er fidélet livreu mad hac approuvet guet en Ilis, péré e ellou chervige de zram doh en ampoéson malhurus e gavér, allas! quer stang bermen ér fal livreu.

Anfin, eit donnet de bèn a guement-cé ol, hi e gouvie er verdér ha hoérezèd a verdiah er *Rosær bihue* d'adorein liès hur Salvér ér Sacremant ag en Autær, én ul laret é ma inou é cave ou salvedigueah erré er hlasque, hag ou hondannation erré en ancoéha.

E particuliér-é hemp quin é pratiquér a gommance er fæçon devot-men de laret er Rosær; mæs imbèr, èl ur gran ceune (pé moutarde) péhani e gresque hag e holo quênt pêl ol en doar tro-ha-tro, en devotion-men en hum stréàu é paud a escoptieu hag e ra én hai burhudeu bras. Er Hardinal *Lambruschini* e basse dré er guér a Lyon eit donnet de Baris é qualité a Ambassadour d'er Pab : presantein e rér inou dehou er verh humble ha dèvot-men péhani, doh er gùélet, e greine guet eune én é bresance; mæs, aveit hé hardéhad, ean e lare dèhi er honzeu-men : *ur hroaidur d'en ilis ne zelie quet dougein hum ziscoein dirac en hani e za a bèrh tad commun er fidélet aveit derhel amen é léh.* Joé en dès é cleuet laret é ra en Eutru-Doué é yénédiction d'er *Rosær bihue*; hum garguein e ra a gonze ag en devotion-men d'hun Tad Santel er Pab hag ag hé hemér idan é brotection. Ar é guemenacion, er Pab Gregoér huézecvèd hé have mad hac hé approuve dré é liér ag er seihvèd dé ar-n-uguênt a vis guenvér mil eih cand deu-ha-tregond, idan en hanhue a *Rosær bihue* pé *perpétuel*; hé finhuiquat e ra a ol en Indulgeanceu accordet a-zia-guênt d'er Rosær, hag a ré neué open.

E lénein er bulle-zé, hag er bref scrihuet en eil dé a vis huavrér er memb blai, é ellér remerquein penaus hun Tad Santel er Pab e ra splan de hanàuouet péguement é ma bet bras er joé hag er goutantemant en dès reit dehou en devotion santel-men, é creis er poénieu e gave én un amzér quen trebillus èl honnen : *é vennoh e ra* d'en Eutru-Doué d'en devout inspiret er chonge-men ; *é ol desir-é* m'hum stréàuou partout er Rosær bihue, én ur gredein fermemant é teï er recour general-zé doh Marie d'obtenein d'emb miséricorde dirac en Eutru-Doué, ha chetui perac en en dès vennet staguein doh er verdiah-men quement a Indulgeanceu. Ia, chetui er péh e chonge ag en devotion-men hun Tad Santel er Pab, chetui er joé e ra dehou er gonfiance en dès én hi, en intantion en dès doh hé mêlein, hac en desir bras en dès ma hum stréàuou é ol er grecheneah. N'ellé quet a nehou laret gùél eit dougueìn er fidélèd de bratiquein guet gred devotion er Rosær bihue.

Ehué, cleuet-é bet é voéh. El liéreu apostolique-men e oé bet a boén hanàuet, ma cresquas er gred eit en devotion-men quentéh ; ha bamdé é cresque hoah eit brassan consolation hun Tad Santel er Pab, péhani, èl m'er gouyamb, e gonze a nehi guet joé, hag e houlenne guet en estrangerion liès hag ind e zou é berdiah er Rosær bihue. Hun Tuchentil Escobèd e ra ehué, én ur fæçon particuliér, dourne dehi : hilleih a nehai en dès scrihuet liéreu d'ou Fersonnèd aveit m'hé établisseint én ou farræsieu, ha m'hé gour-

heméneheint mad d'er fidélet. Unan a nehai e laré nen dès quet hoah gùerço : *Er péh e ra hun droug e zou en diouiegueah hag en orgueil ; rac-cé, hum instrugeamb én ur studial mad er Mystérieu principal ar béré é rér méditation, én ul laret er Rosær, ha goulennamb en humilité én ul laret liès er Batér hac en Avé.* Joé ha pligeadur hun nès é cleuet conzeu caër-men un Escob, ha ni e zesìrehé ma tehé en ol grechénion d'hum laquat é berdiah e Rosær bihue. Bras-é en avantageu e ellér cavouet én hi.

1.° Doh hum joéntein puemzec a dud eit laret assamble er Rosær, é sterdér davantage liameu er garanté itré er grechénion péré, é general, e zou rai yeine en eil doh éguilé.

2.° Secour e rér de forbânein ag hur mesque er garanté rai vras hun nès dohemb hun hunan, péhani, bamdé, e ra d'emb hum glasque ni hemp quin é peb tra, betag én treu gùellan ha santellan memb, hemb hum laquat calz é poén a secour hur berdér én ou dobérieu spirituel.

3.° Én ur hobér, durant ur mis, méditation ar er memb mystér, en er studiér gùel, en en hanàuér gùel, en er homprenér gùel, hac é tér æssoh de bèn a bratiquein er vertu péhani e zou er fréh pé er profit ag er mystér-zé.

4.° Én ur hobér peb dé el lusque-men a galon : *O me Salvèr Jésus, goarnet idan protection hou Calon divin hun Tad Santel er Pab*, ni hum joénte stertoh doh Viquél Jésus-Chrouist ar en doar, hag hum laque én abri doh er schismeu e brépare

d'emb en huguenaudage ag en amzér triste-men; ni e hélie example er grechénion quetan péré e bedé ol eit sant Pierre a pe oé én dangér; ni e denne ar nehou bénédictioneu brassoh eit goarne hà conduie en Ilis guet ur furnés hag un hardéhtæt santel, èl ma ta er Pab Gregoér huézecvèd ag er gobér, nen dès quet hoah gùerço, dré zihue liér en dès scrihuet inep d'ur hroaidur revoltet doh en Ilis, ha péré ne veint ancoéheit jamæs.

5.° Peb-unan, én ur hobér en alézonnic distér e houlennér, e secour stréàuein el livreu mad, hag e ra, dré guement-cé, un œvre ag erré huellan.

6.° A pe ellér hum assamblein gùéhavé eit laret er merchad ar un dro, é rantér dré-zé er pratique-men parfættoh, hac é vér open surroh a vout chelenet guet Doué, revé conzeu-men hur Salvér : *ubi sunt duo*, etc., él léh ma hès deu pé tri é pedein assamble ém hanhue, inou en hum gavan ehué.

Eit omb-ni, ni e huéle splan penaus er fæçon neué-men de laret er Rosær, approuvet reib dré hun Tad Santel er Pab, èl m'er gouyamb, e zou bet inspiret guet Doué eit douguein de hanàuonet, de gârein ha de hélie Jésus-Chrouist; eit cresquein er gonfiance é Marie, eit sterdein a neué liameu er garanté e huélamb bamdé é houannat; éit hun staguein davantage doh un Tad Santel er Pab, guet eune a farie doh hum separein doh-t-ou; eit parrat anfin doh en dangérieu presant ha doh erré de zonnet, ni e ra hur bennoh d'en Eutru-Doué d'en devout hé inspiret, hac én gorto

omb é rei partout hilleih a vad. A hinihue, ha goudé hir amzér, én déieu malhurussan, er Rosær bihue e vou recour er fidélèd, èl ma vou en hanhueu santel a Jésus hag a Varie, ar dâl er grechénion, er merche e zifforhou un dé er Sænt.

Héliamb intantion hun Tad Santel er Pab; sentamb doh en Ilis, hur Mam santel, èl bugalé gredus de inourein Marie; cresquamb, non pas én ur-fæçon, mæs é peb mod, en devotion ag er Rosær. Golamb en doar ag er grannad précius-cé, péré e zou èl quel liès a voquet a béré é rehemb de Vam Jésus ur gouronne caër, hac é pèn-troq, hi e obtenou d'emb ur gouronne éternel; rac, ne vemb quet én arvar, Marie e zou quer puissant étal hé mab Jésus, ma rei scrihue él livre a vuhé hanhueu erré *en devou hum laqueit é berdiah er Rosær,* hag en devou pratiquet en devotion-zé erhat.

Er haloneu ihuél, en dud glorius ha lén a vanité, péré hum selle èl ré ispridettoh eit erré-ral, péré e gred é ma libre dehai chongeal er péh e garant ha laret er péh e chongeant, e ellou martezé gobér goap ag hur honfiance ér Rosær; mæs n'hé bihanneint quet eit quement-cé. Dessàuet èl ma omb é creis el lézen hag er fé a grechéneah, ni e oaire en dès laret hag assuret en Eutru-Doué en devehé goleit a véh hag a gonfusion en dud superbe ag er bed-men guet ol ou sciance hag habiltæt, ha nen devehé disoleit é segrédeu nameit d'erré distér hemp quin. Ni e huéle en dès en dramen hum gavet déja de vout gùir é peb amzér, hag en hum gave hoah hinihue en dé.

Rac, ag un tu, durant m'hum gol en dud glorius-cé én ou chongeu fol ha disquentet, durant men dé un druhé hag ur gompassion òu bleuet, durant men dint capable de vlaouahein, dré ou langageu diavis ha diræson, erré en dès hoah un dra benac hemp quin a squênd-vad; en ineanneu simple, en dud humble, ag un tu aral, e za de vout instrumanteu a béré en hum chervige en Eutru-Doué aveit crihuat er fé ha devotion, aveit tennein er bed ag é zalledigueah ha parrat doh-t-ou a farie. Ia, deustou men dé ur folleah, eit tud èl-cé, credein hinihue en dé én un Doué crucefiet eit omb, deustou ma sellant èl tud hemb calz a spered erré e hélie er pratiqueu devot-men, approuvet dré en Ilis, ni e elle laret neoah é ma quement-cé memb-é e zihune hoah, én amzér-men, paud a ineanneu ag er housquet ponnér é péhani é mant. Sel-mui a boén e laque en dud orgueillus-cé de zisprisein er religion ha d'hum seuel inep de Zoué dré ou honzeu hag œvreu, sel-mui é ma distér er moyandeu a béré en hum chervige en Eutru-Doué eit ou golcin ind-memb a zisprisance hag a véh : merhèd, peurerion, croésieu; médailleu, chapeletteu, ne faute quet davantage eit ou arreste hag ou discare.



# REMERQUEU

*Ar hanhue, natur, fin hag efféden er Rosœr é general, hag er Rosœr bihue é particuliér.*

## AG ER ROSÆR É GENERAL.

Er Rosær e zou ur beden composet à buemzeé merchad a Avé Maria, péré e zou separet en eil doh éguilé dré buemzec *Pater*. Durant ma vér doh ou laret, é rér réflexion ar buemzec ag er mystérieu principal a vuhé, a varhue hag a hloër Jésus ha Marie. Er gustume-é commance er Rosær dré er *Gredo*, er *Bater* ha tair *Ave*, ha laret er *Gloria Patri* én achimant a bep merchad. Ér Rosær bihue é rér open ul lusque à spered trema en nean eit hun Tad Santel er Pab.

Er guir *Rosœr* e senefie ul léh carguet à blantenneu ros, ol boquettet guet ros; ha chetui perac é ma bet cavet forh jaugeable er guir-zé eit senefiein un devotion a béhani er pedenneu e ra èl ur paquat ros a frond huêc e offrér de Varie. Er rosen, rouannès er boquetteu, e zou bet choéget èl limage ag er Huérhiès santel, péhani e zou ehué Rouannès en Ælèd hag en dud, er verh caërran ha parfættan en dès crouéet en Eutru-Doué, de béhani é ra en Ilis, én hé fedenneu, en hanhue a *Rosen mystérius*.

Hanhuein e rér hoah er Rosær *couronne*,

a *

*chapelet* pé *toquicg ros*, dré men dé er grannad, ar béré é contamb hur pedenneu, ranget èl ur gouronne, ha dré ma telie surtout hur pedenneu ha vertuyéu formein er gouronne spirituel e offramb de Varie hur mam.

Er Rosær e zou hanhuet hoah *Livre psalmeu Marie*, dré men dé composet a gand hantérhand-*Ave Maria*, hag e zou ehué en nombre a psalmeu e lare er Véléan én ou breviér. Er Rosær e zou breviér er fidélèd.

Ér Rosær é cavér én abrégé ol er péh e zou brassan ha chervigeaplan ér religion. Cavouet e rér én ou er *Gredo*, péhani e zou ur brofession a fé deit d'emb ag en Apostolèd; er *Bater*, peden composet ha gourheménet d'emb dré hur Salvér Jésus-Chrouist ean-memb; en *Ave Maria*, péhani e zegasse chonge d'emb a salud en Æl de Varie; er *Gloria Patri*, hag e zou ur beden a béhani en hum chervige en Ilis aveit inourein en tri Person adorable ag en Drindet; er *puemzec mystér principal* ag er religion, er *puemzec vertu principal a grecheneah*; de laret-é, ol er péh e zou requis d'emb cavouet eit hur bout en hanàuedigueah a Jésus hag a Varie, eit gobér d'emb ou hârein, quemér scùir ar nehai, hag hun laquat, dré guement-cé, de véritein ou frotection durant er vuhé-men, ha de vout, arlerh hur marhue, lodêc én ou gloër eit un éternité.

Sant Dominique-é en dès quetan tout disquet hac ansaignet er fæçon-men de laret er Rosær. En Eutru-Doué e ras é vénédiction d'er beden-zé,

ha dré en arben a nehi eu hum hroas paud a viracleu a gonversion é mesque en dud. Er Pabèd hé approuvas hag hé finhuiquas a galz a indulgeanceu. Un herrad amzér é chommas en devotion-men hemb bout berdiah ; mæs a oudé puar hand vlai zou pedost é ma bet saüet d'en inour a voüt berdiah ha pinhuiqueit a indulgeanceu neué. A oudé en amzér-zé é bùélamb er verdiah-men é terhel én hé sàu, hag aveit bout én hi, nen dès nitra quin requis meit ma laquou peb-unan é hanhue ar er registre én ur barræs é péhani é ma institüet, ha ma larou er Rosær antiér peb sul pé peb suhun, hag ur Rosær aral open, d'un dé merchet, peb plai.

Ér blai 1832, er Pab Gregoér XVI en dès douguet pêlloh bonneu er goh verdiah, é approuvein ur fæçon aral d'hun laquat é berdiah er Rosær, hac open cresquet en dès hoah en indulgeanceu, én ur accordein d'er verdér ha hoérezèd a verdiah er Rosær bihue, ol erré e zou déja staguét doh er verdiah ancién.

## ROSÆR BIHUE.

Er Rosær bihue, approuvet solannellemant ha pinhuiqueit a baud a indulgeanceu dré hun Tad Santel er Pab Gregoér XVI, autoriset déja dré en darne-muihan ag en Escobèd a France, pratiquet, non pas hemp quin guet en dud ag er stad izellan, mæs hoah open dré en duchentil Bêléan hac Escobèd péré en dès vennet, ind ehüé, hum laquat ér verdiah-meu, e zou absolumant er

memb Rosær e instituas gùéharal sant Dominique; nen dès nitra neué én ou, meit er fæçon d'el laret. Ér fæçon ancién, peb mampre ag er verdiah e lare é hunan peb suhun é Rosær én antiér; ér fæçon neué, puemzec a dud, assamblet ér memb banden, e lare bamdé peb-unan é verchad ag er Rosær, én inour de unan ag er puemzec mystér, ha dré er moyand-cé, ol er Rosær en hum gave de vout laret peb dé, ha memb quel liès à ùéhieu èl ma hès à buemzégueu a dud joéntet én ur memb banden, er péh el laque de vout é gùirioné *perpétuel*. Chetui ehué er péh en dès groeit en hanhuein er *Roser bihue*, hac hennéh-é en hanhue idan péhani en en approuve hun Tad Santel er Pab, en en autorise hag en er pinhuiqua a baud a indulgeanceu, hemb ne elle hum viret a ziscoein er brassan desir en dès d'er gùélet stréàuet partout, hag open en espérance ma tennou ar-n-omb bénédictioneu en nean.

Èl-cé hiuihue, a ziar el liéreu apostolique, é hès dihue fæçon de laret er Rosær ha de hounit en indulgeanceu staguet doh-t-ou : 1.° berdiah ancién er Rosær; 2.° berdiah neué er memb Rosær. Er fidélèd e elle choége en eil pé éguilé a nehai; peb-unan hum chervige ag en hani e zou gùellan d'é chonge; ellein e rér memb hum chervige ag en ihue fæçon assamble, laret er Rosær antiér peb sul pé peb suhun, mar bér déja ér verdiah ancién ag er Rosær, hag ur merchad open peb dé, èl mampre ag er verdiah neué. Hilleih a ine-

anneu devot e ra èl-cé, ha pligéet guet Doué ma cresquehé en nombre bamdé. Ér parræsieu é péré é ma instituet er verdiah ancién, er Bersonnèd e zelie impléein ol ou gred eit douguein peb-unan d'hum arrolein én hi. Erré neoah péré, dré ou oaid, dré ou zregasse ha sermoul, pé dré ou infirmitéieu, en hum gave raï gênet eit laret er Rosær én antiér peb suhun, e elle ahoel laret ur merchad bamdé; ind e elle hum laquat é berdiah er Rosær bihue, ha dré inou gounid ol en indulgeanceu e zou staguet doh en devotion-zé. En ihue fæçon-men de laret er Rosær e elle bout én ur memb parræs assamble, ha ne vanqueint quet a nehai a vout forh profitable aveit er fidélèd, ha drès peb tra eit erré clan péré, guet ur merchad, e elle gounit ol en indulgeanceu ag er Rosær. Peb-unan e elle hélie er fæçon e jauge gùellan doh-t-ou.

Ne gueméramb quet en hardéhtæt de zisprisein en eil pé éguilé ag er fæçonieu-men de laret er Rosær. Stréàuamb-ind quêntoh ou dihue ar example hun Tad Santel er Pab hag en duchentil Escobèd. Nen damb jamæs d'hum seuel inep de œvreu en Eutru-Doué, pé ni e chairrou en or doh bénédictioneu en nean, hac e rei fal scùir d'hur berdér. Groamb peb tra guet humilité ha caranté. N'ancoéhamb quet penaus er goal-spered ne glasque hemb cesse nameit ampêchein fin vad er pratiqueu devot autoriset dré en Ilis, drès peb tra en devotion aveit Marie, ha dihoallamb ag hum laquat én tu guet ou.

Ér Rosær bihue, peb-unan e lare bamdé, durant ur mis, ur merchad ag é Rosær én inour d'er mystér e zou degouéhet guet ou; mæs peb mis é changér a vystér.

Eit réglein mad er changemant-cé, n'ancoéhet quet penaus er huéh quetan m'hum laque én ur memb Rosær puemzec a dud, peb-unan e zeli quemér er merchad hag er mystér e zou degouéhet guet ou. Goudé quement-cé, peb deuéhan dé pé, mar carér, peb deuéhan sul ag er mis, é rér un tennage neué ag er puemzec mystér, pé é changér a vystér, én ur guemér en tostan d'en hani ar béhani é hès bet groeit méditation ér mis quênt, hac èl-cé peb mis goudé; mæs ne verne hag ean e vou groeit tennage ag er mystérieu peb mis, pé hag ind e vou hemb quin changet; en accourageour pé en accourageourès e zelie attàu ou devout soign a hobér er changemant-cé a vystér eit erré n'ou devou quet guellet hum gavouet én assamblé. É tretant nen devou hun Tad Santel er Pab groeit ur réglemant neué eit er verdiah-men, chetui er péh e zeliér hélie eit en devotion-men, péhani e houlenne principalemant beta bermen :

1.° Ma vou puemzec a dud hag en devou ou hanhueu scrihuet ar blanquen papér en accourageour pé en accourageourès ;

2.° Ma larou peb dé, peb-unan, é verchad, én ur chongeal ér mystér e zou merchet dehou ;

3.° Ma vou changet peb mis a vystér.

Eit tennein erhat profit ag er Rosær bihue, é ma ret, durant er mis, laret er merchad guet dé-

votion, chongeal son ér mystér a béhani é vér carguet, hag assai pratiquein er vertu péhani e zou fréh pé profit er mystér-zé.

En hani ag er puemzec e zou carguet ag er hetan mystér ag er Rosær, de laret-é, a *Annonciation en Incarnation*, e zelie peb dé, durant er mis, laret quênt é verchad er *Gredo*, en tair *Ave Maria* hag er *Bater.*

Hanhuein e rér accourageour pé accourageourès en hani e zou er pèn pé er chef ag er puemzec a dud e laquér de formein ur Rosær. En hanhue-zé e ra d'äntand de beb chef a vanden er sourci bras e zelie attàu quemér eit formein ha conduie mad é buemzec, én ur ziscoein reih de beb hani a nehai er mystér e zelie inourein peb mis. En accourageour pé accourageourès en dès èl-cé ul léh à inour é ty Marie. Peb-unan e zelie sellet èl un devér eit ou receu er gargue-zé, péhani e talhuou dehou ur brotection particuliér a berh er Huérhiès santel.

Peb chef a vanden e zelie gobér é bossible eit ma vou cavet guet ou peb tra é règle, hac en devout surtout sourci a hobér changein a vystér de beb-unan peb mis.

A pe varhue, pé a p'hum denne ag er verdiah unan ag er puemzec, er chef e laque un aral én é léh, sel-quênt sel-gùel, hag e ra scrihuein é hanhue ar é blanquèn papér, ma ne elle er gobér ean-memb.

A pen da de unan ag er puemzec ancoéhat é verchad, pé hum drompein a vystér, erré-ral eit

quement-cé ne cessant quet a ouhit en indulgeanceu ag er Rosær.

Peb-unan e lare é verchad én é dy pé én ilis, èl peb sort peden aral. Arlerh er merchad, é rér ul lusque ag er galon de Zoué eit hun Tad Santel er Pab. Un dra vad-é, a pe ellér, hum assamblein ur huéh ér mis, eit laret assamble er merchad, eit rein en eil d'éguilé scùir vad, eit hum antretenein ag er péh e elle dougue d'en devotion (hemb neoah hum abusein jamæs de gonze a neuétædeu er hanton), eit rannein livreu mad itré-z-hai, eit pedein Doué d'ur voéh aveit er Pab, aveit dobérieu en Ilis, eit conversion er béherion, eit erré e zou én agonie, eit en ineanneu e zou ér purgatoér. Eit quement-cé é ma bet instituet er Rosær bihue, ha drès peb tra eit goulenne, dré Jésus ha Marie, ma quemérou Doué truhé dohemb, ma rei d'emb miséricorde, ma conservou ha ma stréàuou er fé, ma rei d'en Ilis triomflein ha ma hoarnou particuliérement hun Tad Santel er Pab, Viquél Jesus-Chrouist ar en doar. Un dra vad-é hum assamblein èl-cé de bedein, ha surtout a pe vennér obtenein surroh ur hræce vras benac guet Doué : gùélet e rér exampleu caër a græceu particuliér accordet de nàuvédeu en dès bet groeit assamble er verdér ha hoérezèd a bep Rosær.

Ellein e rér hum laquat goassèd ha merhèd én ur memb Rosær : nitra caërroh eit gùélet en tadeu ha mameu, berdér ha hoérezèd joéntet assamble eit inourein ha pratiquein en devotionmén.

Mæs a p'en dès én ur memb Rosær goassèd ha merhèd péré nen dint quet ag ur memb famille, ag ur memb ty, nen dé quet a propos na jaugeable hum assamblein ur ùéh ér mis, meit hag ean e vehé én ilis, idan mæstronie ur Bélèg. É peb léh, a hend-aral, é ma requis m'hum assamblou er merhèd guet er merhèd, hag er goassèd guét er goassèd.

Receu e rér é berdiah er Rosær bihue en ol fidèlèd a bep stad ha condition. Ne rér difforh erbet a hanni; ne glasquér, dré en devotion-men, meit sterdein davantage liameu er garanté. Er ré peurran ha disterran e zou liès mad er ré deittan guet Jésus ha Marie. Ne refusér quet er béherion; ne vehé quet neoah receuet er ré e vehé hanàuet guet en ol eit bout tud a fal example hag a scandal. Couviein e rér er gueih péherion d'ou devout recour doh ur moyand quer puissant ha quer capable d'ou honvertissein.

É antréein ér verdiah, é rér un alézon a buemzec blanc ahoel pé a buemzec liard, én inour d'er puemzec mystér; reneuéein e rér peb plai er memb alézon. Un dra desirable vehé, eit mui a reihtæt, er gobér dalh-mad é mis guenvér peb plai. Guet en alézon-cé é paiér quetan tout en dispigneu e zou requis mad gobér eit pourvéein er péh e zou necessær cavouet, èl m'en dé er planquenneu papér hag er billettenneu eit peb mystér; er rest e chervige nezé de fournissein livreu, limageu, chapeletteu, croésieu, médailleu ha treu aral capable de vaguein ha de grihuat en

devotion. Sel-brassoh ma vou en alézon, sel-mui é vou stréàuet a livreu hag a dreu mad aral é mesque en dud. Peb chef a vanden e zou carguet a receu alézoneu er puemzec. En alézon-cé nen dé quet absolumant requis eit gounit en Indulgeance, mæs necessær-é neoah eit gobér en œvreu mad e glasquér dré guement-men.

Peb parræs, é péhani en hum gave er verdiah, e hoarne en alézoneu e rér én hi, eit hum chervige a nehai eit dobérieu er barræs-cé, diar avis en Directour particuliér.

É huélet en dud hemb fé, hemb religion, é hobér dispigneu quer bras eit stréàuein er fal livreu, ha possible vehé ma refusehé gùir gréchenion mar-a-vlanc, mar-a-liard eit stréàuein ehué ré vad? Péh ur méh vehé quement-cé aveit omb! Ramb enta a volanté vad, peb-unan revé é voyand, é alézon.

É léh un alézon, er Vêléan e lare un overen, hag el Léannézèd e ra ur gommunion peb plai aveit er verdiah.

Conseillein e rér d'er verdér ha hoérezèd ag er Rosær bihue gobér peb suhun, pé peb mis, un ær pé un hantér-ær ahoel a adoration dirac er Sacremant, hag hent er Groès eit ineanneu er purgatoér. Ou angagein e rér de dostat d'er Sacremanteu lièsi, d'hum gârein itré-z-hai, ha de rein en eil d'éguilé scùir vad; d'assistein liessan ma elleint én officeu ag ou farræs, de soulagein er beurerion, de rein de bep cource un dra benac eit antretenein ou ilisieu, d'ou devout ur sourci

particuliér ag en autær consacret d'ér Huérhiès, de berdègue er peah hag er garanté é mesque en dud, d'hum laquat, ma nen dint déja, é berdiah er Rosær ancién, ha d'el laret a guement ma elleint peb sul, a-cel fin m'er santefieint gùel; de zouguein d'en devotion ag er Rosær en ol gréchenion, ha drès er réral en dud youanq, er gueih labourision, mechérerion, artisantèd péré en dès quement a zobér a brotection Marie, eit tennein ar nehai hag ar ou familleu bénédictioneu en Eutru-Doué. Ne zeliant quet bout gênet eit laret ur merchad bamdé. Ou douguein e glasquér ehué d'hum secour én ou hlinhuédeu revé dobérieu en inean ha ré er horv, én agonie surtout, ha de zihoal ag hum ancoéhat arlerh er marhue, mæs de hélie, a pe ellér, corveu er ré treménet d'en ilis ha d'er verret, én ur bedein aveit ou ineanneu.

Ol caloneu berdér ha hoéresèd er Rosær bihue ne zeliant formein, én dro de Jésus ha Marie, meit un ouélèd tanflammet a garanté doh-t-hai ou deu, hag occupet hemp quin a bedein Jésus dré Varie eit er ré n'er pedant quet, na ne vennant quet er hârein; eit er ré péré ne houlennant nitra guet ou, eit er ré e bella memb doh-t-hai en dourne charitable e glasque gùellat d'ou goulieu. Hur volanté principal 'é quement-men e zou, èl pe vehé, palaforcein en Nean d'obtenein d'emb ol miséricorde hag ur rémission general d'er bed antiér, dré vériteu hur Salvér.

Eit établissein berdiah er Rosær bihue, ne

zeliér quet divarchein diar er règle hag er fæçon hua nès merchet eit quement-cé. Hun Tad Santel er Pab en dès hé laqueit idan protection er Hardinal *Lambruschini*, ha reit dehi eit Directour principal en Eutru *Betamps*, Chanoine ag er guér a Lyon. É peb escopti, é hès, ér guér é péhani é ma en Escob, un Directour aveit en escopti-zé, hag ur bureàu aveit en œvre. En Directour e zou ur Bélèg hanhuet dré en Escob, ha de béhani é ra en Eutru *Betamps* er pouvoérieu necessær. Ér parræsieu é péré é vennér établissein er verdiah, en Directour ag en escopti, guet cousantemant en Eutru Escob, e ra d'ur Bélèg er gargue a Zirectour particuliér aveit réglein ha conduie er verdiah. Cargue en Directour-zé e zou perdègue mystérieu er Rosær, rein aviseu mad d'er verdér, ha dihoal n'hum drompehé hanni a zivout en devotion-men. É peb escopti é ma er verdiah-men idan autorité ha spi en Eutru Escob. En Eutru *Jarry*, Chanoine ha Viquél-general, e zou hanhuet Directour eit en escopti a Hüénèd.

Hun Tad Santel er Pab e ra, durant puemb plai, é contein ag en eihvèd-dé a vis Imbril 1833, d'en ol Directourèd ag er Rosær bihue, er pouvoër de laquat en indulgeance ar er hroésieu, médailleu, chapeletteu, mæs hemp quin eit er verdér ha hoérezèd ag er verdiah. Ean e accorde hoah dehai open en autær, doh péhani é hès staguet ur græce particuliér, tair gùéh ér suhun eit er ré treménet ag er verdiah.

Nen dé quet requis en devout é peb parræs ur bureàu eit en œvre-men. Peb Directour e zelie hum adressein ér bureàu e zou formet ér guér é péhani é ma en Escob.

En Eutru Escob a Hùénèd e autorise peb Person de vout Directour ag er Rosær bihue én é barræs, de jouissein ag er pouvoérieu e ra hun Tad Santel er Pab, ha d'hum gleuet guet en Directour ag en escopti, péhani zou en Eutru *Jarry*.

## MYSTÉRIEU ER ROSÆR.

Er puemzec mystér ar béré é rér méditation ér puemzec merchad ag er Rosær, eit ma vou ellet ou studial mad, ou hanàuet gùel, ha réglein bamdé hur homportemant ar-nehài, e zoù:

1.° Annonciation er Huérhiès glorius Varie hag en Incarnation.

2.° Visitation er Huérhiès é ty hé haniterhue Santès Elizabeth.

3.° Gannedigueah hur Salvér Jésus-Chrouist ér hreu a Vethléem.

4.° Présantation Jésus-Chrouist én tample, ha Purification Marie.

5.° Er Recouvrance a Jésus én tample, é creis en Doctorèd.

6.° En Agonie, en huis a oêd Jésus-Chrouist ér Jardrin Olivet.

7.° É Flagellation cruel ér pretoér.

8.° É Gouronnereah barbar ha méhus a spern.

9.° Douguereah ponnér er groès.

10.° É Grucifiereah ar er Halvar.

11.° Résurrection glorius Jésus-Chrouist.

12.° Asçansion admirable Jésus-Chrouist.

13.° Donnedigueah er Sperèd-Santel ar Varie hag en Apostolèd.

14.° Assomption er Huérhiès glorius Varie d'en nean.

15.° Couronnereah Marie èl Rouannès en Ælèd hag en dud.

Er puemb mystér quetan-zé e zegasse chonge ag er joé en dès groeit d'emb Jésus hur bout doh ou accomplissein, hag ag en hani en dès bet santet Marie é vàm beniguet; ha chetui perac en ou hanhuér er *Mystérieu joyus* : ou offrein e rér particuliéremant eit conversion er béherion.

Er puemb aral e zou eit degasse chonge d'emb ag er circonstanceu différant é péré en en dès Jésus ha Marie souffret eit omb : ou hanhuein e rér er *Mystérieu glaharus*. Ou offrein e rér drès peb tra eit er ré e zou én agonie.

Er puemb mystér deuéhan e zegasse chonge a hloër Jésus ha Marie én occasioneu hont, hag ehué ag en hani e zou doh hur gortos ni-memb : ou hanhuein e rér er *Mystérieu glorius*. Ou offrein e rér particuliéremant eit en ineanneu ag er purgatoér.

Er puemzec mystér-men e zegasse chonge ag en actioneu principal a vuhé, a varhue, a hloër Jésus ha Marie; cavouet e rér én hai er gùirionéeu principal ag er religion e zeliér credein, hag er vertuyeu principal e zeliér pratiquein ;

hag ellein e rér laret é mant d'un taul un abrégé a vuhé Jésus hur Salvér, hag a hani er Huérhiès glorius Varie, un abrégé ag en aviel, un abrégé ag er sciance a gomportemant crechén mab-dén, ur hatechim excellant ha continuel.

---

*Profit, fréh pé vertuyeu er puemzec Mystér.*

Peb-unan ag er mystérieu-men e offre paud a vertuyeu de bratiquein ar example Jésus ha Marie, péré e zelie chervige d'emb attàu de scùir. Peb créchén, guet er secour a hræce Doué, e elle ou sontéal, ha cavouet bamdé leçonieu neué én hai; mæs choéget zou, é peb mystér, er vertu e scoa davantage er galon hag er sperèd, eit hé hanicque d'er verdér ha hoérezèd ag er verdiah, èl profit principal ag er mystér ar béhani é rér méditation.

Chetui-ind amen dré rangle, revé er mystér doh péhani en ou jauge pratique en ilis.

| | |
|---|---|
| Quetan mystér. | En humilité. |
| Eil mystér. | Er garanté eit en nessan. |
| Trivet mystér. | Er beuranté. |
| Puarvet mystér. | En aboeissance. |
| Puemvet mystér. | En inclasque a Jésus. |
| Huéhvet mystér. | Er gontrition. |
| Seihvet mystér. | Er garanté hag er bratique ag er vertu a bénigen. |
| Eihvet mystér. | Er hastimant ag er garanté dohemb hun hunan. |
| Nàuvet mystér. | Bout coutant ag er poénieu ag hur stad. |

---

Decvet mystér. Er garanté doh Jésus ha Marie.

Unecvet mystér. Er huir gonversion.

Deuzecvet mystér. En desir d'en nean.

Trizecvet mystér. En isprid intérior hag er burtæt.

Puarzecvet mystér. Er græce ag ur marhue mad.

Puemzecvet mystér. Er gonfiance ér Huérhiés glorius Varie.

Gùélet e rér dré guement-men penaus un dén, péhani e ra méditation ar er puemzec mystér-men hag e glasque pratiquein er vertuyeu principal e gavér én hai, e za de bèn a avance bamdé é græce, ha ne elle quet manquein a hanàuet gùel é religion hag a gonduie ur vuhé vad; quèrhet e rei ar baseu Jésus ha Marie, ha méritein e rei ur bonheur éternel. Ne zeliehé er chonge-cé douguein en ol gréchenion d'en devotion ag er Rosær santel?

Eit æsemant er verdér, ni e laquou amen ur règle péhani e rei forh æs de beb-unan disquein er fæçon de laret er Rosær: assès e vou, eit er ré n'ou dès quet calz a vimoër, laret ou merchad é intantion er verdiah.

---

## RÈGLE

### EIT LARET ER ROSÆR SANTEL.

N'ancoéhamb quet penaus, ér Rosær bihue, en hani en dès, durant er mis, er hetan mystér, e zelie laret, quênt er merchad, er groès ag er Rosær, de laret-é, er *Gredo*, er *Bater* ha tair *Ave Maria*.

## QUETAN MYSTÉR AG ER ROSÆR.

### *Annonciation er Huérhiès glorius Varie hag Incarnation hur Salvér.*

### Profit ag er Mystér. – *En humilité.*

Doué e gasse en ÆEl Gabriel de Nazareth, kérig vihan a Galilé, de gavouet ur Huérhiès hanhuet Marie. A p'hum bresante dirac-t-hi, ean e lare dehi : Mé hou salude læn a hræce, en Eutru-Doué e zou guet-n-oh, ha beniguet-oh drès en ol groagué... El langage-cé hé laque ambarrasset, ha poéniet-é eit gout petra e senefie er salud-cé; mæs en ÆEl e lare dehi : Cavet e hoès græce dirac Doué; ne zouget quet, ô Marie! hui e gonceuou hag e laquei ér bed ur mab; é hanhue e vou Jésus. Ean e vou bras ha puissant; Roué vou de virhuiquin; galhuet-vou Mab Doué memb..... En Eutru-Doué, e mé Marie nezé, e rei enta ur miracle? rac, ean er gouér, groeit e mès rô a burtæt. Ia, e rescondas Gabriel, er Sperèd-Santel e zichennou én-oh, ha vertu Doué hou colei guet é squæd, hag er fréh santel e vou gannet a hanoh e vou galhuet Mab Doué..... Quentéh Marie e rescondas : Mé zou matéh d'en Eutru-Doué, ré-vou groeit d'eign revé hou conze, hag ér momand-hont memb, Doué-e gueméras ur horv itré digosté pur Marie. Ean hum humilias én ur guemér forme ur sclave, e chommas én hur mesque, læn a hræce hag a huirioné.

3 *

Quênt laret hou merchad, chonget é péh fæçon en hum bresante en Arhæl Gabriel dirac Marie; groeit réflexion ar er honzeu e lare dehi, ar er rescond e ra dehou er Huérhiès beniguetmen; consideret humilité vras hur Salvér, péhani e hum hroa dén eit hur salvein; ha laret nezé ag en dôn ag hou calon :

É han, men Doué, joéntet a sperèd doh mem berdér ha hoérezèd a verdiah er Rosær bihue, de laret er merchad-men eit inourein Jésus ha Marie ér mystér ag en Annonciation hag a Incarnation hur Salvér, eit conservein ém halon er fé ag er mystér-men, eit tennein a nehou ol er profit e ellein, hag eit hélie ol intantioneu er verdiah santel, eit hun Tad Santel er Pab, eit douçad colér en Eutru-Doué, eit conservation er fé, eit triomfle en Ilis, eit conversion er béherion, eit er ré e zou én agonie, eit en ineanneu e zou ér purgatoér, hag eit gounit en indulgeanceu e zou staguet doh-t-hi. O Jésus, sellet doh me inean, ha groeit ma tei en humilité vrassan de dennein ar-n-an er vrastet ag hou miséricorde. O Marie! goulennet eit on ma cârein en humilité.

Cheleuet, Gùérhiès Varie,
Doh en Arhæl Gabriel :
Doué hou choége hag hou couvie
De vout Mam d'é Vab santel.
Gùérhiès-oh ha mam assamble,
Hag itré hou tigosté
É touguet, tra hemb example!
Er huir fréhen a vuhé.

Nezé, èl m'en dé hennen er hetan mystér, laret, quênt commance, er groès ag er Rosær.

Goudé hui e larou guet devotion er *Bater*, en dec *Ave Maria* hag er *Gloria Patri*, é latin pé é breton.

Nezé hui e rei el lusque-men ag er galon de Zoué : *Salvér Jésus ! goarnet idan protection hou Calon divin hun Tad Santel er Pab.*

Ellein e rér laret hoah : ô Jésus ha Marie ! conservet d'emb er fé, convertisset en ol béhe-rion, assistet ol er ré e zou én agonie, hastet dé-livrance en ineanneu ag er purgatoér, hag ac-cordet d'eign er græce de gârein ha de brati-quein en humilité. Pligéet guet-n-oh me laquat de ounit en indulgeanceu accordet d'er verdiah.

De beb merchad, pedet hou ç'Æl-gardién, hou sant Patrom, hag ol er Sænt hag en Ælèd, d'obtenein eit oh er péh e houlennet.

## EIL MYSTÉR.

### VISITATION ER HUÉRHIÈS.

Profit ag er Mystér. – *Er garanté eit en nessan.*

Marie, quentéh èl ma cleue conze a goncep-tion sant Yehan-er-Badéour, e sàue ; ha, goudé hé devout trézet a hast er mannéieu a Judé, hi e arrihue é kér, e ya de dy Zacharie, e salude Eli-zabeth. Sant Yehan, é cleuet Marie é conze, e saille guet joé itré digosté é vam. Elizabeth hi-memb, dichennet ma oé er Sperèd-Santel ar ne-hi, e lare : Hui e zou beniguet drès en ol groa-

gué, ha beniguet-é er fréh e zouguet. A beban é ta d'eign er bonheur-men, ma prézehé Mam me mæstre donnet d'em visitein! Ah! eurusset oh-hui hou pout credet, ô Marie! ol er péh e zou bet promettet d'oh e vou accomplisset. Ha nezé Marie, èl ne ellé mui derhel doh hé santimanteu a obligation de Zoué, e gommanças cannein er hantique admirable-men (*Magnificat*). Goudé bout chommet tri mis é ty Zacharie, hi e retournas de Nazareth. Oh! na doucet-é, ô Marie! quêrhet ar hou pazeu!

Quênt laret hou merchad, consideret en ivoul charitable en dès Marie, quentéh èl m'hé dès conceuet Mab Doué, de monnet de gavouet hé haniterhue santès Elizabeth, eit secour santefiein sant Yehan, eit gobér durant tri mis joé ha scùir vad er famille santel-zé, hag hé harguein a guement a vénédictioneu, ma venne en Ilis, en dé-cé, galhuein Marie en *Intron-Varia a hræce*. Laret nezé ag en dôn ag hou calon :

Joéntet a sperèd doh mem berdér ha hoérezèd, me offre d'oh, men Doué, er merchad-men, é general, eit ol intantioneu er Rosær bihue, hag é particuliér, eit inourein er mystér ag er Visitation. O Marie! hui péhani, guet Jésus, en dès degasset quement a vénédictioneu de dy Elizabeth, visitet me inean peur, eit ma vou santefiet, èl ma oé bet gùéharal santefiet sant Yehan-er-Badéour. Obtenet er græce eit on de gârein me nessan.

Mèn, ô Gùérhiès amiable!
É pêllet-hui quer gredus?
Judé, rantet agréable
Hou henteu forh scossellus.
Élizabeth en hum bresse
De vrudein miracleu Doué,
E sel Mari, læn a hræce,
Èl Mam d'hé Salvér, d'hé Roué.

Laret guet devotion hou merchad, hag arlerh, groeit el lusque a galon, èl ér hagèn 47.

## TRIVET MYSTÉR.

### *Gannedigueah hur Salvér Jésus-Chrouist.*

Profit ag er Mystér. – *Er beuranté.*

En Ampereur Auguste e ra clahe en nombre ag é sujité, péré e yas, peb-unan d'er guér é péhani é oé er souchen ag é famille, eit laquat ou hanhueu. Sant Jojeb e yas enta de Vethléem guet é bried, eit péhani é oé goz-arrihue en termén de laquat hur Salvér ér bed. Èl ne oé quet léh eit hai én hostaleri, contraigne oé bet dehai hum denne én ur hoh creu disto, hag inou é hannas Jésus de greinos. É vam er gronnas guet liéneu; ha, manque a gavel, hi el laquas én un of ar er plous. Ér memb momand en æbre e splanne guet ur sclerdér ligùernus. Ur voéh e annonce d'er vugulion, péré e oé tost d'ìnou é hoarne ou lonnèd, penaus é hès gannet ur Salvér aveit hai: hag é creis ur han mélodius, é cleuér er honzeu-

men a gantique en Ælèd : Gloër de Zoué é lein en Nean, ha peah ar en doar d'en dud a volanté vad! Er vugulion e ride, e adore Jésus croaidur, hag e drugairéca Doué ag er græce vras e za a accordein dehai.

Hum zouguet a sperèd de Vethléem, d'er hreu ha de greinos. Consideret en apprestemant ag er beuranté vrassan é péhani é venne hur Salvér donnet ér bed. Gronnet-é guet liéneu distér, astennet-é ar er plous, én un of, itré deu énéval. Hum joéntet a galon hag a sperèd doh santimanteu Marie ha Jojeb; ha laret nezé ag en dôn ag hou calon :

O men Doué! joéntet a sperèd doh mem ber-dér ha hoérezèd, me offre d'oh er merchad men, é general, eit ol intantioneu er Rosær bihue, hag é particuliér, eit inourein er beuranté é péhani é ma gannet Jésus-Chrouist me Salvér, eit hum joéntein doh santimanteu Marie, Jojeb, en Ælèd hag er vugulion, eit distague me halon doh er madeu tamporel ha doh en ol treu crouéet. O Jésus! revou chalmet hur haloneu doh hou considerein ér hreu a Vethléem, a-cel-fin ma ellehemb, én ul lezel a costé en desir ag er madeu ag er bed, bihuein attàn é santeleah, ha bout réglet mad é peb tra. O Marie! obtenet d'eign er græce de gârein en dioverrance.

Péh nehuitæt confortable!
Mab Doué zou croaidur ér bed;
Hag é balæs inourable
Zou creu en énévalèd!

Eit ur Roué bras m'en hanàue,
Deustou n'en dès meit un dé :
Ar zivréh é Vam é sàue
En trôn ag é garanté.

Laret guet devotion hou merchad, hag arlerh, groeit el lusque a galon, èl ér bagen 47.

## PUARVET MYSTÉR.

*Présantation Jésus-Chrouist, ha Purification Marie.*

Profit ag er Mystér. – *En aboeissance.*

A pe oé deit en dé eit purification Marie, revé lézen Moïse, er Huérhiès beniguet-çé hag hé fried santel e zougas Jésus de Jérusalem eit er présantein de Zoué, revé ma oé merchet én é lézen, hag eit offrein er bris ag é rançon, péhani e oé eit er ré beur, dihue druhunel pé deu bichon clom. En dén ancién Siméon e zas nezé, dré inspiration, d'en tample, hag én ur guemér er hroaidur divin itré é zivréh, ean e drugairécas Doué, hag e laras : Chetui amen sclerdér er bayannèd ha gloër Israël : ean e vou un occasion a zannation, hag ur vamen a salvedigueah aveit hilleih. Ha huï, Marie, ur glean a hlahar e drézou hou calon.

Quênt laret er merchad-men, consideret ha beah souéhet d'er gred guet péhani é hélie Jésus ha Marie el lézen, deustou ne oé quet a nehi groeit eit hai. Marie e aboeïsse guet er vrassan humilité d'el lézen ag er Burification ; Jésus hum

offre d'é Dad Éternel dré zeourne er Bélèg ha Marie. hag hum hloëstre tout dehou. Laret nezé, ag en dôn ag hou calon :

O men Doué! joéntet a sperèd doh mem berdér ha hoérezèd, me offre d'oh er merchad-men, é general, eit ol intantioneu er Rosær bihue, hag, é particuliér, eit inourein aboeissance parfæt Jésus ha Marie, hag eit obtenein er græce d'aboeissein attàu parfættemant mé-memb ar en example ou dès reit d'eign ou deu. O Jésus! ô Marie! quêntoh merhuel mil gùéh eit manquein jamæs d'en aboeissance e zelian de Zoué me hrouéour, ha d'hun Tad Santel er Pab, Viquél Jésus-Chrouist ar en doar.

Mari, hui e offre én tample
Hou Mab d'é Dad Eternel,
Ha Siméon, p'er hontample,
Ne oulen mui meit merhuel.
Men Doué! mar venne hou justice
M'hum offrou eit omb Jésus,
Guet-ou én é sacrefice,
Ni hum offre ehué joyus.

Laret guet devotion hou merchad, hag arlerh, groeit el lusque a galon, èl ér bagen 47.

## PUEMVET MYSTÉR.

### JÉSUS CAVET ÉN TAMPLE.

Profit ag 'er Mystér. – *En inclasque a Jésus.*

Jojeb ha Marie e yé peb plai d'en tample eit aboeissein d'el lézen. Jésus ou bélié d'inou. D'en

oaïd a zeuzec vlai, er hroaidur divin-zé, é léh retourne guet é dad hag é vam, e chommas é Jérusalem. Ind e zas de hanàuet penaus ne oé quet mui én ou hompagnoneah. Ind er hlasque, hag èl n'er havent quet ar en hent é mesque ou hérent hag amision, ind e retourne chagrinet de Jérusalem, hag ind er have inou én tample, azéet é creis en Doctorèd, doh ou interrogein hag é rescond dehai; doh ou instrugein quêntoh eit é tisquein guet hai : Me mab, e lare dehou nezé Marie, me mab, perac e houès-hui groeit èl-cé dohemb? Hou tad ha mé hou clasqué guet calz à boén hag à chagrin dré m'hur boé hou collet. Ha perac en em hlasqueoh-hui, é mé Jésus dehai? Ne ouyet-hui é telian bout dalhmat él léh m'em galhue affærieu me Zad péhani e zou én Nean? Conzeu péré e laquas Jojeb ha Marie forh souéhet.

Quènt laret hou merchad, consideret er gred bras en doé bet Marie ha Jojeb de glasque durant tri dé ou Mab Jésus, ou doé collet hemb ne oé dré ou faute, hag er gonsolation vras ou doé bet a p'er havezant én tample é creis en Doctorèd, péré e oé læn a admiration doh er hleuet; ha laret nezé, ag en dön ag hou calon :

O men Doué! joéntet a sperèd doh mem berdér ha hoérezèd, me offre d'oh er merchad-men, é general, eit ol intantioneu er Rosær bihue, hag é particuliér, eit inourein joé Marie ha Jojeb, a pe gavezant Jésus én tample; eit

obtenein er græce ne gollein jamæs Jésus ; ha mar em behé er malheur bras-cé, d'er havouet arré d'er prestan. O Salvér Jésus ! péhani en dès me hlasquet a pe bellen dohoh, ha téhe e rehethui ém raug, bermen m'hou clasquan anfin mémemb ? O Marie ! tennet-mé attàu trema Jésus, eit ma vein hemb cesse quer parfættemant joéntet doh-t-ou, ma vou impossible hur separein en eil doh éguilé.

Eit oh, péh joé véritable,
O Mam ! a pe hoès cavet
Jésus hou Mab adorable,
Goudé m'hou poé ean collet!
O péh un dissourciance!
Me mès ean collet hemb qué!
Bihuein hoah én é bresance
Revou bermen me ol joé.

Laret guet devotion hou merchad, ag arlerh, groeit el lusque a galon, èl ér bagen 47.

## HUÉHVET MYSTÉR.

*Jésus én agonie ér Jardrin Olivet.*

Profit ag er Mystér. – *Er gontrition.*

Jésus-Chrouist, goudé en devout daïbret é zeuéhan coén guet é Apostolèd, e sortias a Jérusalem, e gueméras hent er manné Olivet, e drézas en torrand a Cédron ; hag, arrihue én ul léh hanhuet Gethsémani, ean e guemér guet ou

Pierre, Jacq ha Yehan hemp quin, én ul laret d'er réral azéein ha pedein bet que ne vehé retournet devat hai. En dristedigueah hag er chagrin e oé nezé én é Galon. Me inean, e m'ean dehai, e zou triste de varhue : gorteit-mé ha veillet. Ean hum separe nezé doh-t-hai, hum daule ar é face d'en doar, e bède é Dad : Me Zad, e lare-ean, pêlleit er halissad-cé doh-eign; mæs neoah hou volanté hui revou groeit, ha non pas me hani-mé. Ean e retourne de gavouet é Apostolèd, péré, é léh er honsolein, en afflige dré m'en dint cousquet. Ean e ya hoah a nehué ha beta tair gùéh d'hobér é beden. Sel-mui ma cresqué é anquin (ha cresquein e ré betag el laquat de gouéh én agonie), sel-mui é pedé guet tuemzér ha persévérance. Quement en doé de souffrein inou, ma sortias ag é ol mampreu un huizèn a oêd péhani e dréző é zillad hag e ziviré a dapenneu beta merchein en doar tro-ha-tro. Un ÆEl e apparissas dehou ér stad-cé eit er honfortein... Ha quentéh arlerh ean e sàue, e za de gavouet é Apostolèd, hag e lare dehai : En hani e zelie me laquat itré deourne m'anemiset e dosta, sàuet : damb én arbèn dehou.

Quênt laret hou merchad, contamplet scùir er bénitandèd, Jésus, dré er gùél ag hur pehedeu, hag a ol en tourmanteu e ya d'andure aveit ou effacein, plonget én donnan disconfortance, goleit ag un huizen a oêd, couéhet én un agonie a varhue, hag ér stad-cé, doh en devout er hourage de gommance dré dair gùéh er memb

peden. Chonget erhat é santé Marie én hé halon er péh e bassé é calon Jésus; nezé goudé, carguet a anquin, goleit a véh é huélet er foul a béhedeu a beré en e hoès hum rantet cablus huimemb, laret ag en dôn ag hou calon :

O men Doué! joéntet a sperèd doh mem berdér ha hoérezèd, me offre d'oh er merchadmen, é general, eit ol intantioneu er Rosær bihue, hag é particuliér, eit inourein glahar bras Jésus hur Salvér ér Jardrin Olivet, hag en hani en dès bet er Huérhiès santel é Vam a gaus dehou; eit obtenein er græce de santein mé-memb, durand ma vihuein, ur gontrition parfæt a ol en offance en dès groeit d'oh me féhedeu ha péhedeu er ré-ral. O Jésus! ô Marie! reit d'eign er græce ag ur gontrition souverén ha general, er græce de ouilein berpet me féhedeu dré ma tispligeant quement d'un Doué quer carantéus ha quen digne de vout càret.

Un Doué bras, læn a buissance,
Ér jardrin a Olivet,
Guet er bouis ag é souffrance
E gouéh d'en doar vaganet :
É oêd, hou tareu, Marie,
E lare é ma mé, péhour,
E zou caus d'é agonie,
E zou hoah é dorfætour.

Laret guet devotion hou merchad, ag arlerh, groeit el lusque a galon, èl ér bagen 47.

## SEIHVET MYSTÉR.

### ER FLAGELLATION.

Profit ag er Mystér. - *Er garanté hag er bratique ag er vertu a Bénigen.*

Pilat, èl ne ellé é fæçon erbet douçat counar er Juivet, péré, a voéh ihuél, e houlenné marhue Jésus-Chrouist, e ra er chonge barbar d'hobér er flagellein, é sigur laquat er haloneu cri ha calet-cé de guemér truhé doh-t-ou. Jésus enta e zou abandonnet itré deourne ur vanden soudardèd cruel, péré en diusque ag é zillad, er stague doh er pilér, hag e ziscargue ar é vampreu tinér ha délicat ur grezil a dauleu. Quênt pêl, é Gorv santel, mortequinet, e darhe hag e zigueore dré gand léh. Er goêd e strinque a bep-tu.... Ni hun nès ean gùélet, e laré er Profæt Isaï gùéharal, ni hun nès ean gùélet, ha dishanàuet-oé d'emb..... Collet en doé é vràuité; é face, dislihuet dré en disinour hag er souffrance, en devehé bet groeit d'emb er hemér eit un dén disprisable, eit en deuéhan memb ag en dud; ne oé mui meit un dén a boén hag a souffrance.... Allas! a gaus d'hur péhedeu é ma bet blesset... Jésus ne sanné gricq, hag e souffré. Consideret, e lare sant Bernard, er vantel royal ag é Bassion ru-tan ha goleit a oêd: ur merche-é ag é garanté berhuidant aveit en dud.

Quênt laret hou merchad, consideret Jésus, er santeleah memb, é souffrein, é silance, tour-

mant méhus ha cruel sclavèd cablus ha criminel; consideret er vourreàuïon barbar é tiscargue ar é Gorv pur ha santel ur gresille à dauleu, péré e zispenne é vampreu tinér bet en esquern, hag e ra d'er goêd ridec a riolennad a bep-tu; comprenet, mar guellet, na donnet goulieu e zou bet groeit de Galon Marie dré en nombre hag el ledandæt a ré Jésus; chonget é ma eit effacein hou péhedeu, ha péhedeu er hicq é particuliér, é souffre èl-cé Jésus, hag hanàuet é ma hui-é e vérite er hastimant-men. Laret nezé ag en dôn ag hou calon, ha guet eu dareu én hou teulegad:

O men Doué ! joéntet a sperèd doh mem berdér ha hoérezèd, me offre d'oh er merchad-men, é general, eit ol intantioneu er Rosær bihue, hag é particuliér, eit inourein Flagellation Jésus-Chrouist, hag er glahar hemb musul a Galon Marie ér circonstance-men, eit obtenein er græce de gârein er bénigen hag er vortification. O Jésus ha Marie ! groeit ma chongein peb dé a mem buhé ér Flagellation cruel-men; ma tei er chonge-zé d'em zennein ag en dioustemant ha lesidantæt é péré é vihuan, ha d'em laquat d'em hout anfin ur haz santel doh er horv-men a béhed, péhani, dré é zézordreu, dré é hoal-inclinationeu ha plijadurieu dihuennet, e gouste quer quir d'em Salvér adorable.

Goêd Jésus partout e saille,
E strimpe, e ride a boullat,
Bourreàuïon barbar e zraille
Ol é vampreu délicat.

Ah! gloès, anquin hemb musure
Eit oh, Mam a affliction!
Quel lìès taul e andure
E rescond én hou calon.

Laret guet devotion hou merchad, hag arlerh, groeit el lusque a galon, èl ér bagen 47.

## EIHVET MYSTÉR.

### ER GOURONNEREAH A SPERN.

Profit ag er Mystér. – *Er hastimant ag er garanté doh-emb hun hunan.*

Er soudardèd, goudé ou devout goal-draittet bras hur Salvér dré er flagellation, er stleige èl un oén douce ér prétoér, e laque ur goh vantel ru ar é ziscoai, ha nezé en hum avise d'hobér ur gouron a zrein spern péhani e blantant én é bèn; ind e ra dehou quemér ur gorzen én é zourne; ha goudé, én ur stouyein ar ou deulin dirac-t-ou, ind en anjulié, én ul laret : Salud, Roué er Juivet. Ré-ral e scopé én é face, pé e ré jottadeu dehou. Bet e oé bet ré hag e yas memb beta discargue er rustan tauleu ar é bèn tinér. Nezé Pilat, goudé ma oé bet Jésus ol hachet a dauleu, en discoas ér stad truhéus-cé d'er boble, én ul laret : *Chetui en Dén.* En dud counaret-cé ne rescondas dehou meit dré er hri blaouahus-men : Revou laqueit d'er marhue ! Crucefiet-ean !

Quênt laret hou merchad, chongèt én disprisance barbar e rér a zinité royal Jésus. Laquat

e rér ar é bèn, plantein e rér memb guet nerh ur gouron horrible, groeit a zrein-spern péré e ya bet er vilen, e zispenne é dâl santel hag e ra dehou souffrein ur hloès quer bras, ma laque en tourmant-men de hérissein pihue-benac e chonge hemp quin én ou. Consideret Jésus, péhani ne zigueore quet memb é vêg aveit hum glemme; consideret Marie, péhani en dès hé halon trézet guet quel-liès a glean èl e zou a zrein-spern plantet é pèn hur Salvér; chonget é ma eit punissein hun diaboeissance hag hun orgueil é andure Jésus er goal-draittemant-men. Hou teulegad nezé, distroeit trema en doar, hou face goleit a véh, laret ag en dôn ag hou calon:

O men Doué! joéntet a sperèd doh mem berdér ha hoérezèd, me offre d'oh er merchad-men, é general, eit ol intantioneu er Rosær bihue, hag é particuliér, eit inourein glahar Jésus ha Marie ér gouronnereah cruel-hont a spern, eit obtenein er græce ag en humilité vrassan, ag en donnan disprisance a hanan-mé-memb. O Jésus ha Marie! goapeit, humiliet ha dispriset a gaus d'eign, accordet d'eign er græce de souffrein guet patiantæt ha de gârein memb en ol goapereah ha disprisance; parreit-mé a hobér jamæs me volanté propre, ha groeit ma rein attàu volanté men Doué hemp quin.

Ah! couron a spern, te vlesse,
Hag open te zisinour:
Laqueit-ous neoah guet presse
Ar bèn hur Roué, hur Hrouéour.

Hou Mab enta, ô Marie!
E huélehet hoah traittet
Èl ur Roué a dragedie,
Goêd-gleu ha diffæçonnet!

Laret guet devotion hou merchad, hag arlerh, groeit el lusque a galon, èl ér bagen 47.

## NAUVET MYSTÉR.

### DOUGUEREAH ER GROÈS.

Profit ag er Mystér. – *Bout coutant ag er poénieu ag hur stad.*

Pilat e abandonne Jésus-Chrouist de valice er Juivet barbar, péré e grogue én ou Mæstre divin hag e ra dehou quêrhet trema er manné Calvar. Ean e sortias a Jérusalem ha guet ou ar é ziscoai ur groès hir ha forh ponnér; ean péhani e òé ol bloncet dré guement a dauleu, ha quasi hemb nerh erbet dré ur hol quer bras a oêd, open en hani en doé groeit en nos quênt. Ean e guêrhé itré deu lair péré e zelié bout crucefiet guet ou. Ean e gouéhas dré dair gùéh. Er vourreàuïon, guet eune ne vehé marhuet ar en hent, quer væn ha quer fatiguet èl ma oé, e gontraignas un dén a Cyrène d'er secour de zougue é groès. Er Mæstre carantéus-cé, é cleuet nezé merhèd é ouilein, e laras dehai: Ne ouilet quet ar-nan-mé, mæs ar hou pugalé hag ar-n-oh. Ur boble a dud en hélié, hag ol é oent pé calet a galon, pé læn a gounar doh-t-ou.

Quênt laret hou merchad, consideret hou Salvér ol bloncet ha dispennet a dauleu, couronnet a spern, ur groès ponnér ar é ziscoai, é couéh idan é sam ha doh hum stleigeal guet paud a boén bet er manné Calvar; remerquet-eàn argarhet guet er fal dud durant é hent, é compagnoneah deu lair, hag é ruein er pavér guet é oêd; sellet Marie, péhani e zalhe compagnoneah dehou eit partagein é dourmanteu, er vilipandage e rér dehou hag é saerefice memb; hag én ur chongeal é ma hur péhedeu-é e rante quer ponnér é groès ha quer calet é lammeu, laret ag en dón ag hou calon :

O men Doué! joéntet a sperèd doh mem berdér ha hoérezèd, me offre d'oh er merchad-men, é general, eit ol intantioneu er Rosær bihue hag é particuliér, eit inourein er poénieu hemb par en dès souffret Jésus ha Marie ar hent er Halvar, eit obtenein er græce d'andure guet patiantæt er poénieu ag er vuhé hag er ré a me stad. O Jésus ha Marie! groeit ma touguein peb dé a mem buhé me hroésieu, guet-n-oh, eit oh hag avèl oh.

Contamplet, inean fidéle,
Jésus pléguet guet é véh;
Sel pas e ra, é vrancelle,
Ha liès d'en doar é couéh.
Ar é lerh é Vam tinére
E huélér é hùannadein,
É héli hent er Halvére
Doh goêd hé hroaidur divin.

Laret guet devotion hou merchad, hag arlerh, groeit el lusque a galon, èl ér bagen 47.

## DECVET MYSTÉR.

### ER GRUCEFIEREAH.

**Profit ag er Mystér. – *Er garanté doh Jésus ha Marie.***

Jésus, arrihue é lein er manné Calvar, e zou diusquet eit en dairvet gùéh dirac deulegad er boble. Nag éahusset un dra e oé nezé er gùélet! A dal en treid bet er pèn ne oé meit ur gouli. Scuéh, balbet guet er séhet ha diuiguet, quenicg e rér dehou gùin caiget guet mirh ha vistre; ean en tanhoa, mæs hemb vennein ivet, eit souffrein davantage. Laret e rér dehou hum astenne ar é groès, ean e aboeisse én ur bresantein é dreid hag é zeourne péré e zou quentéh trézet guet tacheu bras. Er sàuein e rér goêd-glen én ære ag en amzér, er gouron spern ar é bèn, é zivréh digueoret hag astennet, itré en eu lair ha dirac deulegad é Vam péhani e oé inou én hé sàu é quevér er groès, é creis er Pharisiénèd hag er boble péré en anjulié hag e ré goap a nehou. Jésus e bède é Dad aveit é vourreàuïon, e ra é bardon d'el lair mad, e hourhemène é Vam de sant Yehan, ha sant Yehan d'é Vam, hag e lare : Séhet e mès... Men Doué, perac en e hoès-hui m'abandonnet? Achihue-é tout, e lare-ean hoah goudé... me laqua m'inean itré ou teourne, ô me Zad! hag, én ur soublein é bèn, ean e rante é sperèd.

Quênt laret hou merchad, contamplet Jésus astennet ar er groès ar béhani en er staguér guet tacheu ; consideret-ean é souffrein, hemb sannein-gricq, en tourmant blaouahus-men, é pedein aveit é vourreàuïon, é laquat é inean itré deourne é Dad ; consideret Marie én hé sàu doh troed er groès, é andure én hé halon ol er péh e andure Jésus en é vampreu, é offrein hé Mab aveit hur péhedeu, doh hur hemér guet sant Yehan én nombre ag hé bugalé ; ha nezé, guet un inean triste ha glaharet, hou face doh en doar, laret ag en dôn ag hou calon :

O men Doué ! joéntet a sperèd doh mem berdér ha hoérezèd, me offre d'oh er merchad-men, é general, eit ol intantioneu er Rosær bihue, hag é particuliér, eit inourein marhue Jésus, hag er martyr e anduras ér momand-hont Marie ; eit obtenein er græce de gârein Jésus ha Marie, péré en dès discoeit d'eign er vrassan caranté é souffrein quement a boénieu aveit on. O Jésus ha Marie ! groeit m'hou càrehemb ol parfættemant ér vuhé-men, én ær ag er marhue hag én éternité.

Arlerh en hirran supplice,
Ne èl mui doh é zrougueu ;
Test-omb ag é sacrefice,
Guet é oêd caigeamb dareu.
Na santellet un hostie
Hum offre, e bai hun delé !
Guet é groès ha guet Marie,
Ah ! discamb souffrein bamdé.

Laret guet devotion hou merchad, hag arlerh, groeit el lusque a galon, èl ér bagen 47.

## UNECVET MYSTÉR.

### ER RESURRECTION.

### Profit ag er Mystér. – *Er gonversion.*

Sul Vasque, a vitin mad, Inean Jésus-Chrouist en hum joénte arré doh é Gorv santel péhani, ressuscitet læn à hloër, e za ér mæs ag er bé hemb en digueor. Er scritur-santel e lare penaus Jésus en hum ziscoas de hilleih, hemb conze é particulièr ag é Vam; mæs nen dé quet càlz possible credein en en devehé Jésus hum ziscoeit de réral quênt eit de Varie é Vam santel. Ér momand ag é Résurrection, e mé sant Bonavantur, Marie e oé é pedein, hag en dar én hé deulegad, a pe zàs én un taül Jésus d'hum bresantein dirac-t-hi guet ur gusquemant gùen èl en éerh, ha guet ur visage douce hag amiable péhani ne annoncé nameit gloër ha lehuiné. Petra e ras nezé, petra e laras Marie? Hou consolationeu, ô men Doué! en dès rejouisset quement me inean, èl m'en dès bet er poénieu hi affliget a guênt.

Quênt laret hou merchad, contamplet Jésus é sortie ag er bé, goudé en devout douguet er victoër ar er péhed, ar en ihuern hag ar er marhue, ol goleit a hloër, hemb ne vou mui sujet de zroug erbet; chonget é joé hemb par

Marie én dé bras-cé ; consideret erhat penaus ; mar conservet en innoçance ag hou padient, pé mar hé recouret, én ur antréein a neué ér stad a hræce Doué dré ur gonversion véritable, hou corv e ressuscitou un dé læn a hloër èl hani Jésus-Chrouist, hag én gorto a guement-cé, laret ag en dôn ag hou calon :

O men Doué! joéntet a sperèd doh mem berdér ha hoérezèd, me offre d'oh er merchad-men, é general, eit ol intantionen er Rosær bihue, hag é particuliér, eit inourein joé Jésus ha Marie én dé ag er Resurrection ; eit obtenein er vuhé a hræce, a-cel-fin ma ellein arrihue ér vuhé a hloër éternel, ér Baraouis. O Jésus ha Marie ! convertisset-mé, distaguet-mé parfættemant doh ol me féhedeu, memb er ré disterran, a-cel-fin ma vihuein é gùirioné a vuhé Jésus-Chrouist ressuscitet, ha ma partagein guet-ou é hloër arlerh er marhue.

Guet joé, cannamb ol victoëre,
Ressuscitet-é Jésus ;
Splannein e ra guet é hloëre
Er bé triste ha canvéus.
Ah! cesset, Mam disconforte,
Cesset ol hou hùannadeu,
Arlerh poénieu a bep sorte,
Hou Mab e séh hou tareu.

Laret guet devotion hou merchad, hag arlerh, groeit el lusque galon, èl ér bagen 47.

## DEUZECVET MYSTÉR.

### EN ASÇANSION.

Profit ag er Mystér. – *En desir d'en Nean.*

Arrihue oé er momand de gùittat en doar : Jésus en annonce d'é Zisciplèd, hag e hourheméne dehai hum gavouet ar er manné Olivet. Ind e yas d'inou. Marie e oé guet hai ; hi e scuillé dareu é huélet, allas ! penaus é hé de vout separet doh hé Mab ; mæs hi e hum rejouissé ag un tu aral é huélet penaus é hé er Mab carantéus-cé de vout glorifiet é lein en Nean. Hur Salvér e hum ziscoa dehai, ean e hum sàue ; hag, én ur monnet trema en Nean, ean e ra é vénédiction dehai. Guet ou hag ar é lerh, en hum avancé ur vanden Sænt hag Ælèd péré e ré dassonnein en æbre guet ou hantiqueu mélodius. Jésus-Chrouist e zisparisse ardran ur gogussen. En Apostolèd e sellé hoah, a pe zas deu Æl d'ou zennein ag ou ravissemant, én ur laret dehai : Tud a Galilé, petra e ret-hui azé, hou teulegad sàuet trema en Nean? Er memb Jésus e za a zisparissein, e zei un dé ér memb fæçon de jugein er ré vihue hag er ré varhue.

Quênt laret hou merchad, quêrhet a sperèd ar er manné Olivet ; hum joéntet doh Marie ha doh Disciplèd hur Salvér ; receuet é vénédiction assamble guet-hai ; héliet-ean a huél hag a galon durant m'hum sàue d'en nean, é péhani é antré guet gloër hag é triomfle, de béhani é casse guet

ou ar é lerh ol en dud just e oé marhue a houdé pel-amzér, hag é péhani é ha de breparein ul léh eit oh hui-memb; ha goudé laret ag en dôn ag hou calon:

O men Doué! joéntet a sperèd doh mem berdér ha hoérezèd, me offre d'oh er merchad-men, é general, eit ol intantioneu er Rosær bihue, hag é particuliér, eit inourein joé vras ha gloër Jésus ha Marie én dé ag en Asçansion; eit obtenein en desir gredus ha dalhable a hloër en nean. O Jésus ha Marie! distaguet me halon doh en doar; groeit ma hùannadein hemb cesse arlerh er vro eurus-cé; berreit me ferhindèd; tennet-mé de vad-oh sel-quênt sel-ùel.

Jésus, hur Mæstre adorable,
En hum sàue, e ya d'en Nean
Guet er vanden inourable
A Sænt en amzér quetan.
Ean hou lausque eit confortance,
Mari, guet é Zisciplèd:
Ah! groeit, dré hou ç'assistance,
M'en héliehemb guet gred.

Laret guet devotion hou merchad, hag arlerh, groeit el lusque a galon, èl ér bagen 47.

## TRIZECVET MYSTÉR.

### DONNEDIGUEAH ER SPERÈD-SANTEL.

Profit ag er Mystér. – *En isprid interior hag er burtæt.*

Jésus-Chrouist en doé laret d'é Apostolèd gor-

tos é Jérusalem donnediguéah er Sperèd-Santel en doé grateit dehai quel liés. Sul er Pantecoust e arrihuas. Tolpet èl ma oent én ur memb léh, hag é pedein guet Marie, Mam de Jésus, ind e gleuas ur brud estrange, èl un taul abuél, ér gambre memb é péhani é oent assamblet. Téadeu tan e apparissas hag e gouéhas ar bèn peb-unan ag er ré e oé inou, hag ol é oent bet carguet ag er Sperèd-Santel hag ag é nerh.

Quênt laret hou merchad, hum representantet Marie ér Cénacle é creis en Disciplèd, é rein dehai inou en example ag er burtæt hag ag en isprid interior e zeliér en devout aveit receu donæzoneu er Sperèd-Santel. Sellet en téadeu tanhont, péré e ra d'antand é zonnédigueah ar nehai, hag ehué er gred berhuidant e zegasse ér haloneu preparet mad ; hag a ziar m'hou pou consideret a dost ol er burhudeu-zé, laret ag en dôn ag hou calon :

O men Doué ! joéntet a sperèd doh mem berdér ha hoérezèd, me offre d'oh er merchad-men, é general, eit ol intantioneu er Rosær bihue, hag é particuliér, eit inourein Jésus ha Marie é donnediguéah er Sperèd-Santel d'en dé ag er Panteçoust, eit obtenein er burtæt hag en isprid interior e zelian em bout eit receu é zonæzoneu guet abondance én ol déieu a mem buhé. O Jésus ha Marie ! reit d'eign er sperèd-cé a santeleah e oé attàu guet-n-oh, eit ma rei nerh ha courage d'eign d'hobér er mad ha de bêllat doh en droug, eit ma conduyou ha ma réglou

me ol chongeu, me ol gonzeu, me ol desirieu ha me ol œvreu. Rantet me halon digne ha jaugeable eit er receu.

Amen hoah, péh ur miracle!
Sellet en téadeu tan-zé!
Splannein e ra er cénacle
Guet majesté bras un Doué.
Dichennet, Sperèd a flamme,
Ha hui, Gùérhiès, obtenet
Græce eit omb d'hum hoarn divlame,
M'hum bligeou guet-n-emb berpet.

Laret guet devotion hou merchad, hag arlerh, groeit el lusque a galon, èl ér bagen 47.

## PUARZECVET MYSTÉR.

### ASSOMPTION MARIE.

Profit ag er Mystér. – *Er græce ag ur marhue mad.*

En Apostolèd, e mé sant Yehan-Damascèn, a gonzeu péhani en hum chervigeamb amen, en hum gavé ol, nameit sant Thomas, assamble é Jérusalem. En ou hreis é varhue er Huérhiès glorius Varie. Hé horv, laqueit é Gethsémani én ur bé, e chommas inou durant tri dé, hag épad en amzér-zé, en Ælèd ne ziscontinuent quet a gannein én hé hinour ha gloër cantiqueu a vêlation. En drivet dé, sant Thomas e arrihuas; hag èl ne gleuèt quet mui er han caër-zé, en Apostolèd e zigueoras er bé é péhani é oé bet laqueit er horv santel, mæs ne oé quet mui inou. Ur frond huêc

hemp quin e sàué ag el léh-hont péhani e zé a vout santefiet dré é bresance. Chetui perac hur Mam santel en Ilis, assuret ag er miracle-zé dré en Apostolèd ind-memb, e ra d'emb cannein er honzeu douce hag agreable-men : Marie e zou bet sàuet d'en Nean, en Ælèd en hum rejouisse ag hé gloër; ind e ra ou bennoh d'en Eutru-Doué.

Quênt laret hou merchad, consideret Marie é verhuel dré en nerh ag hé haranté, é sortiein ag er bé en drivet dé, é seuel corv hag inean d'en nean, harpet ar hé Mab càret, é creis ur vanden hemb nombre a Ælèd : ha nezé, læn a admiration, laret ag en dôn ag hou calon :

O men Doué! joéntet a sperèd doh mem berdér ha hoérezèd, me offre d'oh er merchad-men, é general, eit ol intantioneu er Rosær bihue, hag é particuliér, eit inourein marhue santel, résurrection glorius hag assomption Marie, eit obtenein er græce de verhuel ha de ressusciteim èl me mam. O Jésus ha Marie! reit d'eign er græce de vihuein mé-memb èl oh, eit ma varhuein èl oh dré garanté doh Doué, ma ressuscitein ha ma vontein d'en nean èl oh. Ah! mé hou pède, reit d'eign er græce d'hou cùélet doh m'assistein én ær a me marhue, guet sant Jojeb ha me Æl-gardién.

Triomflet, Gùérhiès Varie,
Digueore e ra d'oh en Nean;
Cleuet e rér mélodie
En ol Ælèd hag ou han :

Jésus ean-memb hum avance,
En arbèn d'é Vam é ta,
Ha dehi, dré bréférance,
Un trôn ital d'ou e ra.

Laret guet devotion hou merchad, hag arlerh, groéit el lusque galon, èl ér bageu 47.

## PUEMZECVET MYSTÉR.

### COURONNEREAH MARIE.

Profit ag er Mystér. – *Er gonfiance ér Huérhiès glorius Varie.*

En Ælèd, é huélet Marie é sehuel trema en Nean, e houlenné en eil guet éguilé : Pihue-é honnen e sàue ag en deserh, goleit a hloër ha carguet a vérit? Mæs péh ur joé aveit hai a pe zas dehai hé hanàuet eit ou Rouannès! Ol er Sperédeu eurus-cé e sàue d'un taul, hag e neige ar hé arbèn. Ind e zalhé compagnoneah dehi, ha, beta ne arrihuas ital trôn en Eutru-Doué, ne cessent a gannein én hé inour. Jésus inou hé receuas guet ol tinérdæt ur mab, hé fresantas d'é Dad éternel hag hé houronnas èl Rouannès en Nean hag en doar. Pihue e ellehé laret péh quer bras é gloër Marie? Sàuet-é, drès en ol Sperédeu eurus hag en Ælèd ag en Nean, d'ur rang ihuél a hloër, péhani é elle jaugein doh hé mérit hag hé græceu. Hi e oé Mam de Zoué, hag en humplan, er fidellan ag é serviterion ha servitourezèd.

Quênt laret hou merchad, consideret Marie sàuet ar un trône drès en ol ÆElèd, Arhælèd, ha Sperédeu eurus aral, ol goleit a splandér un Doué, couronnet guet deuzec stiren, péré e ra d'antand en treu caërran ha parfættan ag er péh e zou crouéet, a béré é ma pinhuiqueit; remerquet-hi é receu guet en Tad éternel er gouron a bep sorte gloër, guet Doué er Mab er gouron a ol buissance eit er pedenneu humble e vou adresset dehi, ha guet er Sperèd-Santel er gouron ag en ol græceu; chonget é ma laqueit de vout Rouannès en nean hag en doar; admiret Marie é receu en ol gloër e zou destinet de Vam Jésus, ha laret én dôn a hou calon :

O men Doué! joéntet a sperèd doh mem berdér ha hoérezèd, m'offre d'oh er merchad-men, é general, eit ol intantioneu er Rosær bihue, hag é particuliér, eit inourein couronnereah glorius Marie, eit obtenein ur gonfiance hemb fin ér vam admirable-men. O Jésus! inspiret d'eign é andret hou Mam divin ur gonfiance jaugeable doh hé madeleah hag hé fuissance; cresquet bamdé er gonfiance-zé ém halon; ô Marie, ô me mam! carguet a gonfiance én hou miséricorde, me abandonne a querh itré hou teourne mem buhé, me marhue ha me éternité.

Guet joé, hou couron royale
Recenet, Rouannès en nean;
Doué memb hé laq ar hou tâle
Guet er garanté vrassan;

Mæs secouret-ni hemb cesse,
Ol é omb hou pugalé ;
Goulennet eit omb er græce
D'hou ç'héli d'en nean un dé.

Laret guet devotion hou merchad, hàg arlerh, groeit el lusque a galon, èl ér bagen 47.

---

Eit derhel chonge æssoh ag er mystér én inour de béhani é larér er merchad, é ellér hum chervigein ag er fæçon e zou amen arlerh. Consistein e ra é laquat én *Ave Maria*, pé é *m'hou salude, Marie,* arlerh er guir *Jésus*, guirieu péré e ra de hanàouet peb mystér. El-cé, par example, eit er hetan mystér é vehé laret : m'hou salude, Marie, læn a hræce, en Eutru-Doué zou guet-n-oh; hui zou beniguet drès en ol groagué, ha beniguet-é er fréh a hou corv, Jésus, *péhani e hoès conceuet ag er Sperèd-Santel.* Santès Marie, etc. Ni e laque amen er guirieu péré e zegasse chonge ag er puemzec mystér, a-cel-fin ma vou guellet hum chervigein a nehai eit er puemzec merchad.

Quetan mystér : péhani e hoès conceuet ag er Sperèd-Santel.

Eil. . . . . péhani e hoès douguet itré hou tigosté, é monnet de visitein Santès Elizabeth.

Trivet . . . péhani e hoès ganmet é Bethléem.

Puarvet mystér : péhani e hoès presantet de Zoué én tample.
Puemvet. . . . péhani e hoès cavet én tample.
Huéhvet. . . . péhani en dès huiset er goêd.
Seihvet . . . . péhani e zou bet flagellet.
Eihvet . . . . péhani e zou bet couronnet a spern.
Nàuvet . . . . péhani en dès bet douguet é groès.
Decvet . . . . péhani e zou bet crucefiet.
Unecvet. . . . péhani e zou ressuscitet.
Deuzecvet. . . péhani e zou montet d'en nean.
Trizecvet . . . péhani en dès degasset er Sperèd-Santel.
Puarzecvet . . péhani en dès hou sàuet d'en nean.
Puemzecvet. . péhani en dès hou couronnet én nean.

## PEDENNEU

### EIT CHERVIGEIN D'ER VERDÉR HA HOÉREZÈD A VERDIAH ER ROSÆR BIHUE.

### *Eit en adoratian perpétuel.*

M'hum bresante dirac oh, Drindèd adorable, é hanhue Marie, Rouannès en nean; m'hé honjure, er vam vad ha charitable-zé, d'em fresantein d'hé mab Jésus, péhani, ean-memb,

em offrou d'é Dad Eternel hag e houlennou guet-ou ém léh ma vou pardonnet, dré hræce er Sperèd-Santel, en ol offanceu e ra d'oh bamdé er béherion.

Me hanàue reih ne véritan quet bout cheleuet na guet Marie na guet Jésus; mæs dré ma tisque d'eign en llis é ma Marie *ur vam a visericorde*, hac *é ma ur gloër aveit Jésus pardonnein*, me za guet confiance, é hanhue péherion glaharet hag anquinet, de houlenne eit peb-unan a nehai peah ha pardon; ha nen dé quet aveit er sorte-zé hemp quin en hum adressan d'oh-oh, mæs hou pedein e ran ehué eit péherion malheurus aral péré ne hanàuant quet er vrastet ag hou misericorde, a-cel-fin ma considérehet, non pas er fal dispositioneu ou dès bermen én ou halon, mæs hemp quin en dondæt ag ou malheur hag el ledandæt ag er souffranceu e hoès anduret eit ou salvein.

Donnet e ran d'hum durel doh hou treid, ô Jésus me Salvér! a berh mem berdér ha hoérezèd a verdiah er Rosær bihue, drès pep tra, eit rantein d'oh, èl ma véritet, gloër, inour ha caranté. Ah! perac ne mès-mé eit er Sacremant adorable ag en Autær, é péhani é hoh, én effet hag é gùirioné, corv, goêd, inean ha divinité, er memb santimanteu en doé gùéharal hou Mam santel! Men Doué, reit d'eign ahoel ur fulen ag hou caranté : hui-é er vamen ag en ol madeu, ha chetui perac é ta me halon d'hum durel én hou Calon, eit

eavouet er moyand d'hé distague doh er madeu tamporel, ha d'hé laquat de santein gouste eit er madeu éternel.

O Doué Salvér! erbad-é d'eign clah hag assai hou mêlein, me sante assès n'ellan quet er gobér. M'hum huéle quer gronnet ag hou madeleaheu ém hevér, er mercheu ag hou caranté ém andret e zou quer splan, m'hum gavan, ém misér ha peuranté, forcet de laret d'oh: « Naren, me Salvér, nen dé quet mé e zeliehé hou mêlein; naren, nen dé quet mé e zeliehé hou ç'adorein; me zéad nen dé quet capable de zisclériein en ol grad e houyan d'oh, ha guet quement a ræson, eit hou ç'ol madeleaheu; ha me halon distér ne elle mui derhel doh er splandér ag hou majesté. » Petra e larein-mé d'oh enta, me Salvér, a p'en dé requis d'eign amen hou mêlein é hanhue mem berdér ha hoérezèd? Ah! chetui er péh e rein: me guemérou en ol calonen ag er verdiah, péré e zou joéntet assamble eit inourein Marie; m'ou douguou beta dor hou tabernacle; hac inou me reí d'oh-hui hou ç'hunan, ô Hostie santel hag hemb pris! er gargue a hobér én hur léh-ni, hag eit gloër hou Tad Eternel, hun devér-ni, tud peur ha miserable ma omb, péré neoah e garehé ehué hou ç'adorein, reparein en offance hun nès groeit d'oh dré hun fauteu, hag hou pedein humblemant d'hou pout hoah truhé doh-omb. Jésus, hou ç'hanhue é hunan e gonzou assès aveit omb doh Doué hou Tad. Dré-z-oh ehué,

me Salvér, guet-n-oh hag én oh-hui, é assaiein donnet de bèn ag em bout aveit omb ol er pardon ag en offanceu hun nès groeit d'oh quel liès. Hui-é hoah, ô Jésus! e offramb d'oh-hui-memb, a-cel-fin m'hou mêlehemb dré hou quéneu, m'hou clorifiehemb dré hou caranté, ha ma tistrugehemb hun orgueil dré hou ç'humilité, péhani e zou hemb musul. Aveit omb-ni, péherion queih ma omb, petra quin e ellamb-ni laret d'oh, ô hui péhani e zou er huirioné memb, meit avouéein en hun nès péhet? Petra quin e ellamb-ni gobér, meit hum hanàuein cablus, hum durel doh hou treid, ha disclérieia guet er gloès hag en anquinussan glahar, penaus ne véritamb quet bout pardonnet?

Ia, me Salvér, méritet en dès er ranteleah a France m'hou pehé hi abandonnet; rac nen dé quet huguenaudèd hemp quin en dès amen dispriset hou lézen, mæs ni-é; ia, mé-memb, péhani e zou hou croaidur, en dès hum rantet indigne a vout secouret guet hou cræce, dré mem bihan a soign de sentein doh hou ç'inspirationeu santel, dré me orgueil ha vanité, dré me imur pront ha colérus, dré er garanté rai vras e mès bet doh-eign me hunan, dré me yeinion doh me nessan, dré .... (*laqueit amen hou teiche principal*). Ur foule quer bras a zefauteu e sclasse hou caranté hag e zastume ar benneu queih péherion bouillardeu a golér.... Pe vehen fidéloh d'hou chervige ha d'hou cârein; pe vehé hou pugalé haval doh-oh; pe réglehent

ou buhé ar hou ç'hani ; ô Jésus ! pe vehent, èl oh, douce hag humble a galon, pe zouguehent a galon vad ou hroès ; pe vehent, ar hou ç'example, coutant a vihuein ér bed-men distague-caër doh en ol treu crouéet ; pe vehé ur joé eit hai bout humiliet ha dispriset.... ! nezé en dud fal, en dud hemb fé, ne vehent quet mui én arvar ; mæs ind e hanàuehé splan, ha cleuet vehent é avouéein é ma gùir ha véritable ur religion e ra burhudeu quer bras.... ! hur haloneu, joéntet doh hou Calon, èl m'en dé er branqueu doh er ùen, e zouguehé fréh a salvedigueah aveit hilleih a dud ; en Eutru-Doué e cheleuehé guet joé hun pedenneu ; hag er béherion, gouniet dré en doustér ag hou miséricorde, ô me Salvér ! e larehé guet Sant Paul : men Doué, petra e vennet-hui ma reinmé ?

O Jésus ! ô Marie ! deustou péh quer cablus omb ol, ha mé é particuliér, ne cessehemb quet neoah ag hou pedein humblemant eit er ranteleah a France. Hou pet chonge, Gùérhiès santel, é ma d'oh-hui-é er vro-men dré un droæd a zonæzon ; ha lezel e reheoh-hui hou ç'héritage d'hum golle ? Hag ellet vehé laret é collehé er fé ur ranteleah consacret de Varie ? Non pas, me Salvér, n'ellet quet lemel guet-n-emb un tresor quer précius, hemb blessein inour hou Mam santel. Petra e larehé er ranteleaheu aral, pe zehé er vro a France, péhani en dès Marie aveit Rouannès, ha cessein

ag hé devout Jésus aveit Roué d'hé Rouanné? Ne vehé quement-cé carguein hou ç'anemisèd a blijadur hag a joé, ha condannein servitour gredus Marie, sant Bernard, péhani e laré: Hou pet chonge, ô Gùérhiès læn a zoustér! penaus jamæs nen dès bet cleuet laret en devehé bet hanni recour doh hou miséricorde, hum daulet itré hou tivréh, ha goulennet hou ç'assistance, ha m'hou pehé-ean abandonnet. Ah! me Salvér, hui e houér é ma ehué rac ma hum santant accouraget dré er vrassan confiance é Marie, en dès certæn tud devot, péré e verhue guet un desir véritable d'hou cùélet partout glorifiet, en hum laqueit én ur memb berdiah, eit donnet æssoh de bèn, dré ou ſedenneu joéntet assamble, a arreste colér un Doué. Ol er haloneu-zé, ranquet én dro d'hou Mam santel, e venne degasse chonge dehi ag er merche a viséricorde, ag er rosær en doé gùéharal rèceuet ag hé dourne sant Dominiq, eit discare orgueil en hérétiquet ag é amzér. Ne ellamb-ni bout én gorto en devou hoah er memb rosær er vertu de zouçat en Nean én hun hevér, ha de zismantein ol er faus credenneu e za er goal-sperèd ean-memb a streàuein ar er ranteleah a France?

Men douce Jésus, ne bermettet quet ma vehemb jamæs féabet dré anemisèd hou ç'Hanhue santel, ha ma tehent nezé, ronflus ag ou victoër, d'hobér goap a ha-n-omb a gaus d'hur pratiqueu devot, ha de holein a ruonni hur

face. Ellet hun nès adressein d'oh liès pedenneu péré nen dint quet bet cheleuet, rac ne oent quet groeit mad, pé ne senefient nitra; mæs ne refusehet quet quement a rosærieu e za bamdé a galoneu humiliet ha deuhantéret guet glahar é huélet ou fauteu ha péhedeu hou poble. Sellet guet truhé doh er haloneu-zé péré e houlenne ol guet-n-oh pardon ha miséricorde eit er ranteleah a France. Nen dès moyand puissant erbet n'impléant eit quement-cé; ré a nehai, eit bout cleuet, e inoure er mystér ag hou ç'Incarnation; réral hou Cannedigueah hag hou puhé divin; er ré-men hou souffranceu hag hou marhue; er ré-hont hou Résurrection, hou ç'Asçansion d'en nean ha donnedigueah er Sperèd-Santel ar hou ç'Apostolèd: réral anfin e inoure Assomption Marie hou Mam, hag hé bouronnereah én nean. Quement a voéhieu joéntet assamble, quement a everenneu laret, quement a gommunioneu offret dré Léannézèd devot, eit goulenne pardon guet-n-oh, ne yeheint-ind bet hou Calon, ha ne veheint-ind cheleuet?

Dêc a dud juste en devehé bet sauvet Sodôme; petra n'ellou enta hou Ministrèd ha quement a grechénion fidel péré e zougue guet gùirioné en hanhue a vugalé de Zoué, e zou mâguet guet hou Corf adorable hag abreuet guet hou Coëd précius. A pe za dehai, é huélet malheurieu er bed, hum gleuet tout d'ur voèh eit goulenne guet-n-oh pardon ha miséricorde aveit

en ol! naren, me Salvér, jamæs ne vou trompet er ré n'ou dès quin espérance meit én oh.

Tad adorable: hur Salvér Jésus-Chrouist, chetui amen hou Mab e za én arbèn d'hou justice eit arreste hé zauleu. Hui e hoès ean reit d'emb, men Doué, eit bout ur merche ag hou miséricorde én hun hevér; ean-memb,. é verhuel ar er groès, en dès hum rantet avocad ha caution aveit omb ol. Tad santel, taulet ur sèl ar Jésus-Chrouist hou Mab, ha doh er gùélet doh hum sacrefiein, revou disarmet ha douceit hou colér. Bamdé é offre d'oh hoah, eit é boble cablus, er memb sacrefice e offras gùéharal ar er groès. Lausquet en dès é houlieu digueor guet-n-emb; ha dré er gouli ag é Galon, péhani e zou er vamen ag hou madeleah én hun hevér, ni hun nès hum bresantet guet confiance : sellet enta é pèn er ré cablus Jésus, péhani e houlenne guet-n-oh græce ha pardon eit hai. Én ou, guet-ou ha dré-z-ou, ne cessehemb a laret d'oh, bet que n'hou pou hur cheleuet hag accordet hur goulen d'emb : « Pardonnet, men Doué, pardonnet d'hou poble; ne veah quet de virhuiquin fâchet ha coléret doh-emb. »

Mêlet, câret, adoret ha trugairéqueit revou de jamæs Jésus ér Sacremant adorable ag en Autær.



## *Peden eit conversion er béherion.*

Donnet e ran, ô Doué a vadeleah hag a visériricorde ! é hanhue en ol berdér ha hoérezèd a verdiah er *Rosær bihue*, de houlenne guet-n-oh, dré Jésus ha Marie, græce ha pardon eit ol er ré hou ç'offance ; ne bermettet quet ma hum golleint. Dré er mérite a Oêd précius Jésus-Chrouist, reit dehai sclerdér, touchet ou haloneu ha convertisset-ind ol. Accordet dehai er græce de hanàuein, de gârein ha de hélie hou Mab adorable, doh péhani é teliant ol sellet, dré m'en dé ou scùir hag ou example. Nen don quet digne a houlenne guet-n-oh un dra èl-men ; mæs, ô men Doué ! é hanhue Jésus ha Marie-é, en hou supplian d'accordein pardon d'eign-mé ha d'en ol béherion, hag é particuliér de...... O Marie ! mam a visé-ricorde, retirance er béherion, pedet aveit omb.

Laret nezé, é hanhue en ol berdér ha hoérezèd : *Salvér Jésus ! goarnet idan protection hou Calon divin hun Tad Santel er Pab.*

## *Peden eit er ré e zou én agonie.*

O Salvér Jésus ! m'hou conjure, dré en desir bras e hoès de salvein en ineanneu, dré hou passion glaharus, dré hou ç'agonie cruel, dré hou coulieu précius, dré er goêd e hoès scùillet, dré er beden hou poé groeit de Zoué hou Tad én ur hourheménein hou ç'inean santel dehou, dré

hou teuéhan huannad, dré hou marhue, dré hou costé digueoret, dré hou ç'interremant santel, hou péet truhé doh ol er ré e zou hinihue én agonie én ou zyér, én hospitalieu, ér hombadeu; hou péet truhé doh er ré e dennér ag er prisonieu eit bout casset d'er marhue; hou péet truhé doh-eign, a pe vein mé-memb ém ær deuéhan; reit d'eign er græce de verbuel én hou caranté santel, er græce de verbuel itré hou tivréh ha ré Marie e bedan d'em assistein ér momand deuéhan-cé. Amen.

Salvér Jésus, goarnet idan protection hou Calon divin hun Tad Santel er Pab.

## *Peden eit en ineanneu ag er Purgatoér.*

O men Doué! hou suppliein e ran, é hanhue me ol berdér ha hoérezèd, dré oêd précius hag ol mériteu Jésus-Chrouist hou mab divin, dré intercession er Huérhiès glorius Varie, conceuet hemb péhèd, dré intercession en ol Ælèd hag en ol Sænt, hou péet truhé doh ol en ineanneu e souffre ér purgatoér. Hui ou hâre, ha neoah ou funisse én ur fæçon terrible. Hou justice, allas! e houlenne quement-cé, hag a nehai ou hunan n'ellant quet hum soulagein én ou foénieu; mæs hou miséricorde e bermette d'emb-ni er gobér aveit hai; mil bennoh e ramb d'oh eit quement-cé, hag eit hélie hou ç'intantion, ni e guemére en hardéhtæt de grial trema oh én ul laret: *Délivret bean, men Doué, ol en*

*ineanneu ag er purgatoér; accordet dehai er repos éternel.* Eit hastein ou délivrance-é, é offran d'oh er yune, en alézon, er gommunion e yan d'hobér, en indulgeance a hent er groès, pé ag er Rosær, pé.... pé..... e mès hinihue intantion de hounid.

Chonget lìès én ineanneu ag er purgatoér: rac n'ou ancoéhér meit rai hinihue en dé. Ellein e rér ou soulagein dré er beden, en alézon, ha peb sorte œvre mad aral, ha drès peb tra dré er sacrefice adorable ag en overen.

## *Peden eit persévérance en dud juste.*

É tan, men Doué, é hanhue er verdér ha hoérezèd a verdiah er Rosær bihue, de rein d'oh mem bennoh, ha d'hou trugairéquat eit en ol dud juste ha santel e vihue én hou caranté. Continuet d'ou goarne ha d'ou dihuenne; pliget guet-n-oh, men Doué, ou santefiein hag ou justefiein mui-oh-mui, eit ma chervigeint güel-ar-ùel de scùir-vad de beb-unan. Discoeit ur merche ag hou prassan miséricorde én ou hevér, én ur accordein dehai er græce de vout fidel d'oh bet er fin; accordet dehai, ha d'eign-mémemb er græce-zé, dré er mériteu a vubé hag a varhuc santel hou mab Jésus, é hanhue péhani ne ellet refuse nitra, revé m'en assure d'emb ean-memb. Calon Jésus, calon Marie, accordet d'emb non pas hemp quin er græce de verhuel é caranté Doué, mæs er bonheur hemb par de verhuel eit é garanté ha dré é garanté, èl oh.

Salvér Jésus, goarnet idan protéction hou Calon divin hun Tad Santel er Pab.

# RÉGLEMANT A VUHÉ.

Dré beb-unan ag er momandeu a mem buhé, me elle gounid un éternité eurus.... Oh! na précïussetté en amzér! me zelie hé impléein mad enta, a-çel-fin ne gollein nitra a beb dé, a beb suhun, a bèb mis, a beb plai. El-cé, a hinihue m'hum réglou mad é peb tra ar er résolutioneu e yan de guemér amen.

## *Peb dé.*

Me sàuou, à guement ma ellein, d'ur memb cource, hemb lésidantæt na paresse. Seih ær de gousquet e zou assès.

Me hetan chonge e vou de Zoué, me hetan action, signe er groès, me hetan conzeu: *Jésus, Marie, Jojeb.* M'hum usquou guet modesti, e zihoallou doh men deulegad propre, hag en devou soign a laret ur beden vèr benac.

Quentéh èl ma vein sàuet, me guemérou deur beniguet, m'hum laquou ar men deulin dirac ur grucefi, pé ul limage benac a zevotion, eit gobér me feden guet attantion, én ur chongeal é ma doh Doué é conzan. Me rei en acteu a fé, a espérance, a garanté; me larou litanieu en hanhue santel a Jésus. Mar guellan, me rei nezé durant

ur hard-ær ahoel méditation ar unan benac ag er fineu deuéhan, pé ar bassion me Salvér, pé ar ur huirioné benac aral; me gueméroü goudé er résolution de bassein ol en dé én ur fæçon santel.

Tair gùéh én dé, de vitin, de greisté ha de nos, a pe sonnou er hloh, me larou en *Angelus* guet devotion hag hemb coartis é raug en dud.

A pe ellein, me yei d'en overen, ha ma ne ellan assistein én hi a gorv, m'hum joéntou a intantion doh er ré en dès er bonheur-zé.

Én ur gommance me labour, me sàuou me halon trema Doué eit offrein dehou er péh e yein d'hobér.

Durant el labour, me chongeou liès é vein én é bresance. Oh! na doucet vou nezé el labourcé! Na profitaplet vou-ean eit on! Ne vanquein quet ehué a offrein de Zoué, é pénigen a me féhedeu, er boén e ellehen em bout doh er gobér.

Me larou er *Benedicite* quênt er pred, hag e drugairéquei Doué arlerh, hemb jamæs dougein disprisance, na goapereah en dud.

Mar bé permettet d'eign quemér un tamic discùéh arlerh er pred, pé el labour, m'er santefiou doh en offrein de Zoué.

É andret me hérent, me vou tuem, carantéus hag aboeissant é ol er péh ne vou quet énep de lézen Doué. Ma ne ellan salvein ou ineanneu dré er pedenneu e rein eit hai, ahoel ne garehen quet bout caus d'ou dannation éternel dré men dia-

boeissance, dré mem bihan a sourci d'hum acquittein a me labour, a men devér, rac me houér penaus dré guement-cé m'ou laquehé de dærein, de zihatiantein, de golérein.

Me sentou, hag e zouguou respect d'er ré e zou drest-on, e gommande ar-n-an, d'en dud a ilis drès peb tra.

Me vou mad, douce ha charitable é quevér en nessan é general.

Me rei me fossible eit hélie en exampleu a santeleah e rei d'eign en dud vad.

Ne hoal-gonzein jamæs a zén; me virou, a guement ma ellein, doh er réral àg ér gobér ém fresance.

Me rei, arlerh creisté, mar guellan, ur visite d'er Sacremant; me larou inou me merchad, pé ur chapelet.

De nos, ne vanquein quet me feden; quênt pé goudé, me lénou un dra benac én ul livre a zevotion: par example, buhé er Sant e inourér en dé-zé, pé ur chapistre a livre imitation Jésus-Chrouist, pé a imitation er Huérhiès.

Ém feden de nos, me rei me examén a gouecïance guet sourci hag attantion; m'hum examinou ar er græceu em bou receuet hag ar er fauteu em bou commettet, a béré é houlennein pardon guet Doué. M'hum ziusquou nezé guet modesti; me voquou d'en doar èl ur péhour, hag e larou: *O Tad Eternel, dré zeourne Marie, me offre d'oh*

*goêd précius Jésus-Chrouist*, *eit ol er pêhedeu ag en dé-men hag a mem buhé passet.* Me guemérou goudé deur beniguet, me rei signe er groès, hag hum laquou de chongeal, a pe vein ém gulé, ar un dra vad benac bet que ne vein cousquet.

## *Peb suhun.*

D'er sulieu ha gouilieu, me assistou guet devotion én overen-brèd, mar guellan, ér gospereu, ér hatechim, ér rosær e larér peb sul ha gouil én ilis, hag én officeu aràl ag er barræs.

Ma ne ellan lénein ur livre mad benac bamdé durant er suhun, m'er groei ahoel peb sul ha gouil.

En déieu-zé me zihoallou, non pas hemp quin doh peb sorte labour terrién, mæs drès peb tra doh modeu ha custumeu fal er bed, doh en danse ha crolleu, doh er fal gompagnoneah ha fal hantis, doh el leigneu ha chervadeu péré e zistroa a chervige Doué.

Me rei vigil d'er gùinér ha d'er sadorne ; me rei peb suhun, mar guellan, un hantér ær a adoration, hag hent er groès.

## *Peb mis.*

Me dostei de govessat, hag e assaïou hum laquat ér stad de véritein sel-gùéh en absolven hag er gommunion. M'hum gavou eurus mar em juge me hovézour càpable de dostat d'er Sacremanteu liessoh.

En dé ma communiein e vou un dé a retræd aveit on. En dé-zé me lénou me réglemant hag e examinou a doste penaus em bou-ean héliet durant er mis e vou passet. Me reneuéou me résolutioneu ha particuliéremant er ré de béré em bou muihan manquet.

## *Peb plai.*

Guet er secour a græce Doué, ne vanquein jamæs a hobér me Fasque peb plai.

Ne bassein quet er blai hemb reneuéein er promesseu a mem Badient.

Me rei un tamic revu a gousciance, ur retræd a var-a-zé, eit antréein én-an mé-memb. Guet a græceu en Eutru-Doué ne ra-ean d'eign durant ur blai? Ha péh profit e dennan-mé a nehai? Chetui a betra é houlennein conte guet me inean. Me drugairéquei men Doué, hag er pedou de gontinuein é vadeleah ém hevér, deustou d'en disprisance em bou déja groeit ag é græceu.

En déieu-zé, me lénou hoah me résolutioneu hag e examinou guet mui a sourci eit ér hommancemant a bep mis er stad a me inean. Mar juge me hovézour a-propos, me rei ur govézion ag en ol béhedeu em bou bet er malheur de gommettein durant er blai.

Mæs bamdé hag abad er blai, me houlennou guet Doué er græce d'em bout attàu er brassan cas doh er péhed; me bellei doh en occasioneu

em dougue dehou. Ér momand ag en tantation, me sàuou me halon trema Doué; me yei d'hum guhe é Calon sacret Jésus, pé m'hum daulou doh troed er groès. Mar e mès er malheur de gouéh én ur fauté bras benac, ne hortein quet er hource ordinær eit monnet de govessat, mæs me yei, quentéh èl ma ellein, de gavouet me hovézour.

Ém hovézioneu ordinær, ne vanquein quet á remerquein er fauteu de béré é on teichettan: doh-t-ai ehué é tihoallein muihan.

Ém hommunioneu, mem bou attàu un intantion particuliér, èl m'en dé de drugairéquat Doué ag er græceu spirituel accordet d'er Huérhiès, d'obtenein conversion er béherion, délivrance en ineanneu e zou ér purgatoér, pé triomfle en Ilis.

Mæs na malheurusset vehen-mé, ma ne santehen, ag ur govézion d'ur govézion aral, ag ur gommunion d'ur gommunion aral, un desir neué de bligein d'em Jésus, de gârein men Doué! M'hum breparou enta ag en déieu quênt guet ur sourci bras eit ou gobér erhat.

Reit, men Doué, hou pénédiction d'er résolutioneu-men e zan a guemér; ne bermettet quet m'ou ancoéhein jamæs, mæs groeit ma vein attàu fidel dehai.

Idan hou protection én ou laquan, ô Gùérhiès santel! ô Marie! ô me Mam; doh ou fratiquein mad, me vou attàu sur a bligein d'oh hag a véritein hou ç'assistance dirac en Eutru-Doué: rac-

cé veillet ar-n-an, èl ar hou croaidur; presantet-mé hemb cesse d'hou Mab divin; dré-z-oh-é é vennan monnet bet é Galou, ha bet-oh é vennan monnet dré er pratique ag er réglemanticg-men e hoarnein durant mem buhé. Èl-cé revou groeit.

---

# INDULGEANCEU PLENIÉR

ACCORDET

D'ER ROSÆR ANCIÉN HA D'ER ROSÆR BIHUE,

DISPARTIET REVÉ ER MISIEU.

---

*En Indulgeanceu disforhet dré ur † e zou eit er Rosær bihue hemp quin.*

---

## GUENVÉR.

Quetan dé ag er mis, Circoncision hur Salvér Jésus-Chrouist.
Gouil er Rouanné.
Er hetan Sul.
† En drivet Sul.

## HUAVRÉR.

En eil, Purification er Huérhiès.
Er hetan Sul.
† En drivet Sul.

MERH.

Er hetan Sul.
† En drivet Sul.
Er puemb ar-n-uiguent, Annonciation er Huérhiès.
† En Intron-Varia-a-Druhé, er guinér arlerh sul er Bassion.

IMBRIL.

Er hetan Sul.
Sul Vasque.
† En drivet Sul.

MAY.

Er hetan Sul.
† En drivet Sul.
Asçansion.

MÉHEHUIN.

Pantecouste.
† Sul en Drinded.
† Gouil er Sacremant.
Er hetan Sul.
† En drivet Sul.
En nàu ar-n-uiguent, S. Pierre ha S. Paul.

GOURHELIN.

Er hetan Sul.
En eil dé, Visitation er Huérhiès.
† En huézec, Intron-Varia-er-Mont-Carmel.
† En drivet Sul.

ÆST.

Er hetan Sul.

† En eil dé, Intron-Varia-en-Ælèd.
† Er puemb, Intron-Varia-en-Erh.
Er puemzec, Assomption er Huérhiès.
† En drivet Sul.
† Gouil Calon santel Marie, er sul-é eihvet en Assomption.

SANTAMBRE.

Er hetan Sul.
En eih, Gannedigueah er Huérhiès.
† Gouil en Hanhue santel a Varie, er sul é eihvet er Gannedigueah a Varie.
† Er gouil a seih Gloès er Huérhiès.
† En drivet Sul.

GOUIL-MIQUÊL.

Er hetan Sul, gouil er Rosær.
† En drivet Sul.

CALAN-GOUYAN.

Gouil en ol Sænt.
Er hetan Sul.
† En drivet Sul.
En unan ar-n-uiguent, Présantion er Huérhiès.

AVENT.

Er hetan Sul.
En eih, Conception Marie.
† En drivet Sul.
Er puemb ar-n-uiguent, Nendelêc.

*Fin ag er Rosær bihue.*

# SANTIMANTEU

## Un inean devot d'er Huérhiès glorius Varie.

*Ne vanquet quet a brononcein er santimanteu e zou amen arlerh, é spécial en déieu consacret eit inourein er Huérhiès, pé a pe hum laquehet én ur Verdiah benac.*

---

*Santès Marie, Mam de Zoué, pedet aveit omb...* O Gùérhiès santel ! liès e mès laret er honzeuzé ; mæs ne chongen quet petra e laren. M'hou ç'hanhué *Mam de Zoué*, ha ne cessen quet a offancein Doué : me laré, *pedet aveit on, miserable péhour ma on ;* ha ne laquen quet poén eit hum viret a béhein, èl pe vèhé bet possible d'eign bout deit mad guet er Vam, hag offancein er Mab, bout cheleuet mad guet Marie, ha crueefiein Jésus.

Me houér, ur gùir devotion én hou quevér e zou ur merche a salvedigueah aveit omb. Mæs en devotion én hou quevér e zou faus, a pe n'hou ç'inourér meit a vêg, ha m'hou ç'offancér ér galon ; a pe za en obéreu de zislaret er honzeu ; a pe rér seblant a respettein er Vam, ha ma rér brezel d'er Mab ; a pe houlennér græceu dré hou secour, ha ma refusér profitein ag er ré

e zou bet déja accordet d'emb dré hou protection.

Me houér, ur gùir devotion én hou quevér, ô Gùérhiès santel! e zou ur secour puissant aveit hun salvedigueah; mæs en devotion-zé e zou trompus, a pe zalhamb doh er péhèd, é sigur ma hun nès confiance én hou secour, èl pe vehé capable protection Marie d'autorisein er péhour de fal hobér.

Me houér, en devotion én hou quevér nen dé quet hoah véritable, ma ne rér quin meit hum laquat én ur verdiah benac; ma n'hou pedér meit a vêg, guet ur galon digas, guet ur sperèd dibarfæt, guet ponnérdet ha dioustemant.

Ur gùir servitour de Varie nen dé quet gouniet guet er mod, na dallet guet folleaheu er bed. Ur gùir servitour de Varie e zouge drès pep tra offancein Jésus, hag e laqua poén de vihuein attàu én é garanté. Ur gùir servitour de Varie e dorre é fal daicheu, e renoncie d'é hoal accustumanceu, e feahe er goal-sperèd guet é ol ardeu ha tantationeu, e guemér Jésus ha Marie eit scùir ag é vuhé.

Ur servitour èl-cé fidel de Varie e lare dehi guet ur galon humble ha tinér, læn a garanté hag a respet : *Mé hou salude, Marie, læn a hræce ;* mé hou salude, Rouannès en nean hag en doar; mé hou salude, gùir retirance er béherion én dès volanté ferme de changein; doh-oh e mès recour eit goulenne guet Doué er péh e zou requis d'eign. Hui zou læn a hræce hag a vadeleah, ha me zou læn a visér. Mé

hou supplie, presantet-mé d'hou Mab Jésus, ha goulennet guet-ou aveit on ol er péh e zou requis d'eign eit gobér me salvedigueah.

*En Eutru-Doué e zou guet-n-oh.* Haval guet-n-eign, ô Gùérhiès santel, en hou cuélan é terhel hou Mab Jésus itré hou teourne, eit en offrein d'er ré ol e zigueore ou halon dehou : hui zou bet mamm ha goarnourès d'en tresor précius-cé e ra en Tad Eternel d'en ol dud eit payein ou rançon hag ou salvein, mar carant. A ha-nah é ma bet gannet Salvér er bed, Salvér é spécial hou fidélèd ha gùir serviterion. Desir bras e mès de vout a nehai ha d'hobér me fos-sible eit méritein bout presantet dré hou teourne d'hou mab Jésus, ha ma pligeou guet-ou que-mér position a me halon e offran dehou ha d'oh, Gùérhiès santel : revehet hou teu perpet mæstre a nehou.

*Hui e zou beniguet drès en ol groagué....* Ia, Gùérhiès santel, hou vertuyeu en dès tennet ar-n-ah un abondance a bep sorte bénédictioneu. Hou rang e zou ihuél; er choége en dès bet Doué groeit a hanah eit bout mam de Jésus, Doué ha dén, e zou un inour hemb par, soé-é guet-n-eign ha desir e mès d'hou melein par-tout, ha de rein d'antand d'en ol é véritet bout mêlet hag inouret mui aveit en ol dud, mui aveit er Sænt hag en ÆElèd. De Zoué hemp quin é ma deliet en adoration : Marie, arlerh Doué, e vérite en inour brassan. Me laquei enta, arlerh Doué, me ol confortance ha gloër é vout servi-tour fidel de Varie.

*Beniguet-é er fréh a hou corv, Jésus.* Gloër, inour ha mêlation d'er Vam santel, Guèrhiès pur : gloër, inour, mêlation hag adoration én nean hag ar en doar de Jésus hé mab, Doué ha dén. Dré zeourne Marie é ma deit Jésus bet on, dré brotection Marie é hein bet Jésus. Confiance e mès é taulou ur sèl gracius ar m'inean, e vou presantet dehou dré zeourne ur Vam quer puissant ha quer carantéus. Rac-cé me larou a greis me halon : *Santès Marie, mam ide Zoué, pedet aveit on,* péhour miserable ma on, *bermen hag én œr a me marhue.* El-cé revou groeit.

---

## PEDEN

*Eit hum laquat idan protection er Huérhiès Varie.*

Guèrhiès Varie, Mam de Zoué, gùir consolation en ineanneu affliget péré én dès recour doh-oh én ou ol poénieu, me hum laqua hinihue idan hou protection; m'hou quemér aveit me mam ha m'avocadès dirac Doué; Rouannès en nean hag en doar, queméret-mé ehué eit unan a hou pugalé ha serviterion fidel. Me laqua étré hou teourne me horv, m'inean, mem buhé ha me marhue. Goulennet aveit on er græceu a béré en e mès dobér ér bed-men, eit gobér perpet œvreu mad ha santel, inourable aveit Doué, avantajus aveit on ha profitable aveit salvedigueah me nessan. Drès pep tra, Guèrhiès

santel, secouret-mé én dé terrible ha deuéhan, ma vou ret d'eign daccor conte a mem buhé de Zoué. Groeit ma varhuein é caranté Jésus. Pliget guet men Doué ma vou Jésus ha Marie en deuéhan conzeu e larein, ha ma vou er momand-cé aveit on un treméne douce hag eurus ag er poénieu ag er vubé-men d'er joéieu ag en éternité. El-cé revou groeit.

*Er beden e zou amen arlerh e zou bet berpet ur secour admirable d'er ré en dès hum cherviget a nehi én tantationeu énep d'er burtœt :*

Dré hou querhtæt santel ha dré hou conception hemb péhèd, ô Gùérhiès pure, purifiet me horv ha me halon. E hanhue en Tad, hag er Mab, hag er Sperèd-Santel. Amen.

---

# GOSPEREU ER HUÉRHIÈS.

DEUS, ✝ in adjutorium meum intende. ℟. Domine, ad adjuvandum me festina.

Gloria Patri, et Filio, et Spiritui Sancto: Sicut erat in principio, et nunc et semper, et in secula seculorum. Amen. Alleluia.

*Psalm* 109.

Dixit Dominus Domino meo : * Sede à dextris meis.

Donec ponam inimicos tuos * scabellum pedum tuorum.

Virgam virtutis tuæ emittet Dominus ex Sion; * dominare in medio inimicorum tuorum.

Tecum principium in die virtutis tuæ in splendoribus Sanctorum: * ex utero ante luciferum genui te.

Juravit Dominus, et non pœnitebit eum: * tu es Sacerdos in æternum secundùm ordinem Melchisedech.

Dominus à dextris tuis, * confregit in die iræ suæ reges.

Judicabit in nationibus, implebit ruinas; * conquassabit capita in terrâ multorum.

De torrente in viâ bibet; * propterea exaltabit caput.

Gloria Patri, etc.

*Psalm* 112.

Laudate, pueri, Dominum, * laudate nomen Domini.

Sit nomen Domini benedictùm, * ex hoc nunc et usque in seculum.

A solis ortu usque ad occasum, * laudabile nomen Domini.

Excelsus super omnes gentes Dominus, * et super cœlos gloria ejus.

Quis sicut Dominus Deus noster, qui in altis habitat, * et humilia respicit in cœlo et in terrâ?

Suscitans à terrâ inopem, * et de stercore erigens pauperem.

Ut collocet eum cum principibus, * cum principibus populi sui;

Qui habitare facit sterilem in domo, * matrem filiorum lætantem.
Gloria Patri, etc.

*Psalm* 121.

Lætatus sum in his quæ dicta sunt mihi; * in domum Domini ibimus.
Stantes erant pedes nostri, * in atriis tuis, Jerusalem.
Jerusalem quæ ædificatur ut civitas, * cujus participatio ejus in idipsum.
Illùc enim ascenderunt tribus, tribus Domini, * testimonium Israël ad confitendum nomini Domini.
Quia illìc sederunt sedes in judicio; * sedes super domum David.
Rogate quæ ad pacem sunt Jerusalem, * et abundantia diligentibus te.
Fiat pax in virtute tuâ, * et abundantia in turribus tuis.
Propter fratres meos, et proximos meos, * loquebar pacem de te.
Propter domum Domini Dei nostri, * quæsivi bona tibi. Gloria Patri,

*Psalm* 126.

Nisi Dominus ædificaverit domum, * in vanum laboraverunt qui ædificant eam.
Nisi Dominus custodierit civitatem, * frustrà vigilat qui custodit eam.
Vanum est vobis ante lucem surgere: * surgite, postquàm sederitis, qui manducatis

panem doloris, cùm dederit dilectis suis somnum.

Ecce hæreditas Domini, filii * merces, fructus ventris.

Sicut sagittæ in manu potentis, * ita filii excussorum.

Beatus vir qui implevit desiderium suum ex ipsis; * non confundetur, cùm loquetur inimicis suis in portâ.

Gloria Patri, etc.

*Psalm* 147.

Lauda, Jerusalem, Dominum; * lauda Deum tuum, Sion.

Quoniam confortavit seras portarum tuarum, * benedixit filiis tuis in te.

Qui posuit fines tuos pacem, * et adipe frumenti satiat te.

Qui emittit eloquium suum terræ, * velociter currit sermo ejus.

Qui dat nivem sicut lanam, * nebulam sicut cinerem spargit.

Mittit crystallum suam sicut buccellas, * ante faciem frigoris ejus quis sustinebit?

Emittet verbum suum et liquefaciet ea, * flabit spiritus ejus et fluent aquæ.

Qui annuntiat verbum suum Jacob, * justitias et judicia sua Israël.

Non fecit taliter omni nationi, * et judicia sua non manifestavit eis.

Gloria Patri, etc.

HYMNE.

Ave, maris stella, Dei Mater alma, Atque semper Virgo, Felix cœli porta.

Sumens illud Ave Gabrielis ore, Funda nos in pace, Mutans Evæ nomen.

Solve vincla reis, Profer lumen cæcis, Mala nostra pelle, Bona cuncta posce.

Monstra te esse matrem; Sumat per te preces, Qui pro nobis natus, Tulit esse tuus.

Virgo singularis, Inter omnes mitis, Nos culpis solutos, Mites fac et castos.

Vitam præsta puram, Iter para tutum, Ut videntes Jesum, Semper collætemur.

Sit laus Deo Patri, Summo Christo decus, Spiritui sancto, Tribus honor unus. Amen.

*Cantique er Huérhiès.* Luc. 2.

Magnificat * anima mea Dominum,

Et exultavit spiritus meus * in Deo salutari meo;

Quia respexit humilitatem ancillæ suæ; * ecce enim ex hoc beatam me dicent omnes generationes.

Quia fecit mihi magna qui potens est; * et sanctum nomen ejus;

Et misericordia ejus à progenie in progenies, * timentibus eum.

Fecit potentiam in brachio suo; * dispersit superbos mente cordis sui.

Deposuit potentes de sede, * et exaltavit humiles.

Esurientes implevit bonis, * et divites dimisit inanes.

Suscepit Israël puerum suum, * recordatus misericordiæ suæ.

Sicut locutus est ad patres nostros, * Abraham et semini ejus in secula.

Gloria Patri, et Filio, et Spiritui sancto : * sicut erat in principio, et nunc et semper, et in secula seculorum. Amen.

*Antienneu d'er Huérhiès.*

Regina cœli, lætare, alleluia;
Quia quem meruisti portare, alleluia;
Resurrexit, sicut dixit, alleluia;
Ora pro nobis Deum, alleluia.

Salve, Regina, Mater misericordiæ, vita, dulcedo, et spes nostra, salve. Ad te clamamus, exules filii Evæ. Ad te suspiramus, gementes et flentes in hâc lacrymarum valle. Eia ergo, Advocata nostra, illos tuos misericordes oculos ad nos converte. Et Jesum benedictum fructum ventris tui nobis post hoc exilium ostende. O clemens! ô piâ! ô dulcis Virgo Maria!

Sub tuum præsidium confugimus, sancta Dei Genitrix, nostras deprecationes ne despicias in necessitatibus, sed à periculis cunctis, libera nos semper, Virgo gloriosa et benedicta.



# CANNEN SPIRITUEL.

*Er péhour e zou couviet d'hum zaccor de Zoué.*




*Er boble e rescond ar er memb ton :*

Mal bras-é d'eign, péhour,
Distroein doh me Hrouéour.





Deit, hum rantet de Zoué hou tad;




Mar sentet hoah a galon vad.
Mal bras-é d'oh, péhour, etc.

Eit ur blijadur misérable
E ellér cavouet é péhein,
Nen dé ur folleah véritable
Troein cain de Zoué eit birhuiquin.
Mal bras-é d'oh, péhour, etc.

Doué, bermen mæstre mad ha douce,
E vou quênt pêl juge hemb truhé ;
Péh hardéhtæt enta hou pousse
D'en offancein èl-cé bamdé!
Mal bras-é d'oh, péhour, etc.

Hanàuet hou folleah estrange,
Guet anquin, ouilet hou fauteu ;
A bep sort fal acustumance
Torret eit mad el liameu.
Mal bras-é d'oh, péhour, etc.

Doh ur vuhé lous hag infâme
Bet bermen mar e hoès dalhet,
Dangér e hoès a goéh ér flame;
Mæs, ô folleah! ne chonget quet.
Mal bras-é d'oh, péhour, etc.

Ér stad triste m'hum gave hinihue
Hou ç'inean peur, dign a druhé,
Seblantein e ret hoah bout bihue;
Mæs marhue-oh guerço dirac Doué.
Mal bras-é d'oh, péhour, etc.

Méritein e ra hou malice
É vrassan punitioneu;
Ha ma ne changet, é justice
Quênt pêl hou colei a houlieu.
Mal bras-é d'oh, péhour, etc.

Sammet ma oh a bep sort crime,
Pe laquehé fin d'hou puhé,
Ne gouéheoh-hui én abime
Aveit ol un éternité?
Mal bras-é d'oh, péhour, etc.

Penaus bout èl-cé hemb dougeance
Ar vorden en tan éternel
E vou hou partage hemb doutance,
Mar marhuet ér péhed marvel?
Mal bras-é d'oh, péhour, etc.

Mar vennet hum denne a sclavage,
Quitteit enta hou fal deicheu;

Rac mar terénet davantage
É crihuei hoah hou rangenneu.

Mal bras-é d'oh, péhour, etc.

Dén fariet, peur misérable,
Ah! perac hoah gortos pêlloh?
En amzér e zou favorable;
Distroeit : Doué e rei pardon d'oh.

Mal bras-é d'oh, péhour, etc.

Ne hroet quet pêlloh disprisance
A vadeleah hemb fin hou Toué;
Rac sur-é a dennein vanjance,
Mar dispriset é garanté.

Mal bras-é d'oh, péhour,
Distroein doh hou Crouéour.

*Er boble :*

Mal bras-é d'eign, péhour,
Distroein doh me Hrouéour.

FIN.